# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek
renet gant Roparz Hemon

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

*Renerez ha mererez:*

Boîte Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)

Niv. 11 - NEVEZ-AMZER

## TAOLENN

# Ar Beajour Skuiz

Pa vezan skuiz o vont, — setu me e-kichen ar mor; an hentou, gwelout a rit, hag an 'holl girri a gas d'ar mor, — e choman pell war an traez, hag e nij va sonj etrezek broiou va c'halon.

Inizi; stêriou; kompezennou bras; tiezigou beuzet en heol, ha roudennou an hent-houarn o steuzia dreist an dremmwel. Hogen skuiz e teuan prim ivez gant kement-se.

Kêriou a glaskan neuze. Kêriou ledan, melen ouz bannou kenta ar beure, d'ar mare sioul meurbet etre an dihun hag al labour, pa vez c'hoaz pep ti ha pep iliz dizigor, ha pep trouz dic'hortozet e gwerc'hted ar mintin roue. Hogen, pa vrall ar c'hleier, pa storlok ar stalafiou, pa wigour ar c'hirri, pa baouez an dud a hiboudi da gomz u'hel etrezo...

E kern pe venez didud ?

Krena a ran. Aon am eus. Ha ma chomfen va-unan-penn gant va spered? Va-unan-penn, evid eur predig-amzer nemetken. Kement am eus lavaret, kement am eus graet ne oa nemet evit tec'hout diouz va spered. Dour glan, n'em eus graet netra, nemet strafuilha da c'horre gant biliennou dister.

Meur a zen ha meur a dra a zo stag ouz va c'halon. Ha n'eus nikun, ha n'eus netra a zo stag ouz va spered. Va c'halon a lavar d'in: « Pelloc'h. Aman. Ahont. Du-se. Deus en-dro. Kerz ». Va spered a vousc'hoarz an holl amzer, ha ne lavar grik.

En aner e fell d'in lakaat va spered da varn trivlia-dou va c'halon. « Spered, emezoun, ren va buhez ». Va spered a ra goap d'in. E zouja a ran evel eun es-tren. Ne gredan ket tostaat outan. A-boan sellout ou-tan zoken. Va c'halon baour a ra he fenn. War he lerc'h ez a va buhez.

Hizio oun skuiz. Warc'hoaz e vin diskuiz. Petra 'rin ?

Ne ran ha ne lavaran netra gand asant va holl ene. Va c'halon a gomz atao. Difrom e chom va spered. Ha pa vefen en toull-bac'h, e vefe dieub evel an aer. Va spered ne gar netra. Va spered ne gar nikun.

En abeg d'it, spered, ne sankin biken en dic'hoanag.

Breman, c'hoariomp, bugale, tra ma ruilh an Amzer doueel war follentez an dud.

Roparz HEMON.





*R. Y. KRESTON*

Mab ar c'hadour a lavare,
'Lavare d'e dad eur beure:
— Marc'hegourien war lein ar bre!

Marc'hegourien o vont e-biou,
Mirc'hed dindano, glas o liou,
O hinnoal gand ar riou!

— Deomp, deomp, deomp, deomp, deomp, deomp, d'ar gad!
Deomp, kar, deomp breur, deomp, mab, deomp, tad!
Deomp! deomp! deomp holl! deomp 'ta, tud vat!

(*BALE ARZUR*)



R. Y. *KRESTON*

**Gwad gwin ha koroll**
**D'it, Heol!**
**Gwad gwin ha koroll.**

**Ha koroll ha kan**
**Kan ha kann!**
**Ha koroll ha kan.**

**— Tan! tan! dir! o! dir! tan! tan! dir ha tan!**
**Tann! tann! tir! ha tonn! tonn! tir ha tir ha tann!**

**(*KOROLL AR C'HLEZE*)**



# Nevez-Amzer

(Pez-C'hoari)

**Tud ar C'hoari :**

ANDREO, *eun den koz.*
JANI, *e c'hoar, oadet bras ivez.*
JALM, *e vab.*
YOLA, *gwreg e vab.*
NORA, *o merc'h.*

*Eun ti-soul e kreiz ar geuniou en eur c'hornad digenvez, e kreisteiz bro Mumha, en Iwerzon. Diabarz eur vereuri. Dre an nor digor e traon ar c'hoarilec'h e c'heller merzout eur park nevez aret, hag an ambriou o c'hlasaat ouz heol an nevez-amzer. Pelloc'h, eun dachennad segal o paouez dont er-maez eus an douar, glas lintrus e-kenver an irvi. Eun nor all a-zehou, o kas d'eur gambr-wele. Ar siminal bras, a c'hiz koz, a zo diouz an hevelep tu. A-gleiz, eus skeul da bignat d'eur gambr all war laez. Mogeriou ar gambr vras, bet razet gwechall, a zo aet melen, liou ar c'hoa-

*ven. An dour, o strilha diouz soul glebiet an dôenn, en deus graet, aman hag ahont, roudennou gell warno. An arrebeuri a zo dister, — diou gador vroenn, eur bank koz, eun daol hag eur ganastell. En eur c'horn eman klud ar yer, ha war bardell ar prenestr ez eus eur volenn leun a vleunv-nevez.*

ANDREO, *eun den koz koz, gwisket gand eur chupenn damzu, bragou voulouz, ha loerou stamm glaswenn, a zo azezet o vutuni e-tal an tan. Glac'harus hag iskis war eun dro eo gwelout an den koz-se, gand e gorf daougroummet hag e zremm sioul diamzeret.*

*Eur skeud du a dorr goulou an heol.* JANI *en em ziskouez hag a zeu tre. Hi ivez a zo koz koz evel he breur. Pa denn he c'habell, avat, e veizer ez eo hi unan eus ar re-se a ra fae, koulz lavaret, war an oad. N'eo ket digened kennebeut, gant he c'horf sounn, hag he dremm wenn dindan he c'hoef krizet.*

ANDREO (*gwan meurbet, o sevel*). Te eo, Jani?

JANI. Me eo, Andreo. Penaos ez a ar bed ganit en deiziou-man?

ANDREO. Ma! n'em eus ket da glemm. Laouen oun, peogwir ez eo tremenet ar goanv en diwez.

JANI. Ha laouen eo peb unan, yaouank ha koz.

ANDREO. N'eo ket souezus, me 'lavar, ken kalet ha garo eo bet ar goanv. Hogen an heol a zo madelezus breman, Doue ra vo meulet. Ha te a fell d'it dont da ziskuiza eur pennad?

JANI (*o tenna he c'habell*). Pounner eo ar c'habellman pa vez tomm an amzer.

ANDREO. Sell 'ta. Trouc'het eo da alan.



JANI. Prim e teuomp da skuiza, ha ni tremen trugent vloaz.

ANDREO. A zo gwir, — ha koulskoude, eun amzer a zo bet, Jani, ha ne gav ket d'in ez eus re bell c'hoaz, pa lakaes ac'hanomp holl da c'hoarzin, peogwir oas ken krenv hag eur gwaz.

JANI (*oc'h azeza*). Yec'hed am boa neuze, Doue ra vo meulet. Yec'hed mat, Andreo. Hag e c'hellen choukata eur boutegad mouded kenkoulz hag eur vaouez paour he zammig bugel en he frileuzenn.

ANDREO. O, traou souezusoc'h c'hoaz ac'h eus graet. Ouspenn eur wech ha diou wech em eus da welet o pignat gand ar skeul, da gas ar sac'had brenn hag ar sac'had bleud war laez, ha te keit-all o kana.

JANI (*o heja he fenn*). An dra-se am eus graet, — kant gwech.

ANDREO. Eur vrao a blac'h e oas neuze, Jani, — eur vrao a blac'h.

JANI. Ne vijen ket bet evit kredi, Andreo, e vije tenn d'in eun deiz ober ar pennadig hent a zo etre an iliz hag ar gêr hep dont aman da ehana.

ANDREO. Souezus eo gwelout pegen buan e tec'h ar bloaveziou pell diouzimp. Dec'h e oamp bugale, leun a vuhez evel an ebeulien yaouank o lammat trodro ar parkeier. Hag hizio ez omp brevet. Da govez out bet du-hont, moarvat.

JANI. Bet oun da zibuna va istor d'ar beleg.

ANDREO. Ar beleg yaouank e oa?

JANI. Ya, ha mil bennoz Doue d'ezan.

ANDREO. Meuleudi a vez graet d'ezan gand an holl, ma 'z eo eur souez.

JANI. Eun den mat eo. Edo dirak dor an iliz, ha me o tont, bec'h warnoun o krapa gand an dorgenn. Skuiz e oan da welout, me 'gred, rak hennez en deus lavaret d'in: « Re denn eo d'eoc'h, moereb, emezan, ober an hent penn-da-benn da zont beteg aman. — Ne ran forz, aotrou, emezoun. — Ouspenn eun hanter-leo, emezan, ha c'houi brevet gand ar gozni! — An dra-se n'eo netra, emezoun, rak daoust pegen koz ez oun, an Aotrou Doue en deus lezet c'hoaz trawalc'h a nerz ganin da vale. »

ANDREO. Mat ec'h eus komzet.

JANI. « Ha goude m'ho pefe diou wech pe teir gwech muioc'h a nerz, emezan, eun druez e vefe he forana. »

ANDREO. Setu aze komzou brao.

JANI. Gortoz, ma lavarin d'it. « Arabat d'eoc'h kemer poan adarre d'ober an hent-se, emezan, o lakaat e zourn binniget war va skoaz. Keit ha ma vin er barrez-man ez in war va marc'h-houarn da gas d'eoc'h ar Sakramant Santel, ne vern pe en deiz pe en noz e vo. »

ANDREO. Eun den santel eo hennez, p'en deus lavaret an dra-se.

JANI. Klev 'ta, Andreo, ne oan ket evit finval va zeod, ken hegarat e komze d'in. N'em eus gellet respont netra, nemet: « Bennoz d'eoc'h, aotrou. »



ANDREO. An estrenien a vez gwelloc'h alies eget hon tud, Jani.

JANI. Hon tud! Hon tud n'o deus ket ezomm ac'hanomp, Andreo. Tamall a reont d'imp an deiziou buhez a vez rôet d'imp gant Doue. Tamall a reont d'imp an tammig bara a vir ennomp ar vuhez.

ANDREO. Gwir eo. Eun druez eo beva pa vez an dud skuiz ganeoc'h.

JANI (*dichek*). Ha perak e vefent skuiz ganeoc'h? Me a garfe gouzout perak.

ANDREO. Da biou ha da betra omp mat breman, m'eo hogos echu hor buhez?

JANI. Petra lavarez? Lavar d'in breman. Ne dremen ket eun devez, koz evel ma 'z out, hep ma rafes eun tammig labour bennak evit tud an ti-man!

ANDREO. N'hellan ket ober kalz, Jani. Sell! dec'h da noz, p'edon o vesa an denved, eur barrad-glao a zo kouezet trumm war an dorgenn. Kridienn ar maro a zo bet em eskern abaoe.

JANI (*eun tammig droug enni*). Me 'lavar n'eo ket brao d'az mab lakaat e dad da vesa an denved.

ANDREO. N'eus netra da damall d'ezan. Me eo a felle d'in mont. Pa zeu an nevez-amzer e karan beza en heol. Kaer eo, pep tra o vronsa. C'houez an douar digoret hag ar plant o kreski a zo mat ivez.

JANI. Ma, evel ma lavarer, keit ha ma c'heller en em stleja ez eo gwelloc'h beza dindan an oabl. Ar re a zo e-barz ospitaliou ha tiez evid ar re goz a rofe o daoulagad da vont da vale er parkeier.

ANDREO. Sur e rafent, paour kaez tud. War am eus klevet, ar re a zo bet boazet d'ar c'hêriou ne reont ket kalz a van, hogen ar re diwar ar maez n'int morse eürus eno, — atao o kaout keuz d'ar maeziou.

JANI. Ne lavarin ket nann. Gwell e ve ganin mont da glask va zammig kreun war an hent bras eus an eil penn d'ar bloaz d'egile eget chom etre ar mogeriou-se. (*O komz eus traou all*). Ma, ro d'in da loerou. O didoulla a c'hellin, e-pad ma vin o tiskuiza. Gwall doullet int, moarvat.

ANDREO (*o sevel hag o vont da gerc'hat al loerou*). Roget eo bet unan gand eun draenenn en deiz all.

JANI (*o sellout tro-dro*). Mes pelec'h eman maouez an ti-man ? N'em eus ket he gwelet, na Jalm kennebeut, pa edon o tont aman.

ANDREO. E kêr emaint abaoe mintin-man abred. Eun tammig amann fresk he doa Yola da werza.

JANI (*izeloc'h*). Lavar d'in, penaos eo breman ?

ANDREO. Da lavarout gwir, evel-evel.

JANI. Atao ken fall evidout ?

ANDREO. Gwasoc'h, Jani, gwasoc'h.

JANI. Siouaz d'it ! Doue r'en devo truez ouzit, breman e fin da vuhez.

ANDREO. Eun dra bennak a zo o trei en he spered diwar va fenn. Eun dra bennak hag a fell d'ezi ober, a gredan. « Pell a-walc'h em eus ho kwelet, kluchet dalc'hmat e-tal an tan », emezi d'in en abardaez all, pa oa aet droug enni adarre.



JANI (*gant kounnar*). An dra-se he deus lavaret d'it ?

ANDREO. Ar c'homzou-se a zo bet o poueza war va spered abaoe.

JANI. Eur vaouez fall eo hounnez, — eur vaouez fall, Doue r'en devo truez ouzin.

ANDREO. Daoust d'ar pez am eus lavaret d'it, n'em eus ket nemeur a dra da damall d'ezi koulskoude.

JANI (*taer*). Ha perak n'ez pije netra da damall d'ezi ? Perak ? Erru koz e vo eun deiz, Doue r'en devo truez outi.

ANDREO. Hounnez ne vo biken koz. Eman o vont trumm d'ar vered, war-bouez en em chala gand ar bed.

JANI. Truez Doue ouz va ene ! biskoaz n'em eus karet gwreg da vab, diwar an deiz kenta zoken ma paras warni va daoulagad.

ANDREO. Mat e oa gwechall, Jani, — mat ha karantezus. Mes ugent vloaz o poania da sevel bugale en eul lastez mereuri e-kreiz ar meneziou, evel ma lavar hec'h-unan, a lakafe ne vern piou da zont kintus en diwez.

JANI. Gand ar re all marteze. Hogen gant Jalm ha ganit-te, ha te ken sioul hag eur bod-spern en abardaez ! N'he deus netra da glemm. Kollet eo bet, dre forz beza lezet d'ober he fenn.

ANDREO. Nebeut a vad a vez graet gant komzou garo, Jani.

JANI. Ma, ne ouzon ket, — ne ouzon ket. A-wechou ez eo mat beza sioul, hogen fall eo ivez lezel an dud d'ho kwaska, ha chom mud an holl amzer. Tamall a ran kalz muioc'h, evelato, d'az mab eget d'e wreg : eur vez eo d'ezan, Andreo, — eur vez !

ANDREO. Eur galon vat a vab en deus, Jani.

JANI. N'en deus ket, avat ! n'en deus ket ! Pebez kalon, lezel tud d'ober gaou ouz e dad, dirazan !

ANDREO. N'eo ket kiriek da se.

JANI. N'eo ket kiriek ? — penaos 'ta ?

ANDREO. Buanek eo e wreg. Bep gwech ma tigor e c'henou, ne dalv nemet da greski c'hoaz he c'hounnar.

JANI. Ha goude ? E dad a zo e dad atao. Lavar d'in, eur greunenn vara sec'h a rôont d'it c'hoaz gand an te ?

ANDREO. Paour ez int, e gwir, paour ez int.

JANI. N'eo ket gand eun tammig amann e vefent lakaet kalz paouroc'h.

ANDREO. Ne ran forz. Ma c'heller tremen heb amann e-pad amzer goareiz, e c'heller ober kemendall goude.

JANI. Mes amann o deus evito, emichans, — hag e-leiz ?

ANDREO. Va Doue, ezomm o deus, Jani. Labourat a reont kalet eus ar mintin beteg an noz, ha dindan ar seiz amzer. Ha petra ran me, nemet mesa an denved eur wech ar mare, pe mont da vale gand ar vugaligou er parkeier.



JANI. Soubla a rez da gein da bep taol, ha morse eur ger ganit ! Laouen out da veza lezet da veva ha da sellout ouz an heol.

ANDREO. Peoc'h, peoc'h, Jani. Mat oun evel-se. Unan eveldoun n'en deus ket ezomm a galz da veva.

JANI. Eur vez eo ! Ha ne ven ket pell o lavarout se da Yola, ma teufe aman dioustu.

ANDREO (*nec'het*). En ano Doue !...

JANI. Hag e rafen !

ANDREO. Nann, Jani, — ne ve ket da d'it lakaat tabut da sevel. A-walc'h a c'houervoni a zo c'hoaz en ti-man.

JANI. O, n'oun ket evit padout, ha te atao o plega! Mes gortozit eun den pevar-ugent vloaz da chench menoz !

ANDREO. Gwelloc'h eo chom sioul, — chom sioul atao, evel ma lavarer. Setu aze eun dra a zo bet desket d'in gand ar bloaziou.

JANI. N'o deus ket desket d'it ar wirionez neuze. Ha ne vimp ket sioul a-walc'h er vered ? Koll amzer eo, avat, klask arguzi gand eun den koz!

ANDREO (*o c'hoarzin goustadik*). Pe gand eur vaouez koz, Jani !

JANI. Eur vaouez a ya war furaat gand an oad. Mes poent eo d'in loc'ha. (*O sevel, bec'h warni*). Sounn e teu va divesker pa choman o tiskuiza eur pennad.

(*Renka a ra al loerou*)

ANDREO. Mont a rin d'ober eur pennadig hent ganit. Ret eo d'in kas an ein bihan war ar geot fresk, e park ar c'hreisteiz. Mat e vint a-benn foar gouel Mikael, a lavar Jalm.

JANI. Einigou brao ez int, hag o tont mat, daoust pegen yen ez eo aman. Taolet em eus pled outo o tont. N'ec'h eus ket aon da vont er-maez, goude ar barrad-glao ac'h eus paket dec'h ?

ANDREO. Tomm eo er-maez. An nevez-amzer a zo deut hizio a-zevri. Klev ! eun alc'houeder eo, moarvat, o kana !

*(Geiz c'houek eul labous a glever)*

JANI *(o selaou eur pennad)*. Ne ouzon ket. Kalet eo va diskouarn... Eman eul labousig bennak o richana, pe ar ponsined eo marteze du-hont er porz.

*(Mont a ra da gerc'hat he mantell. He c'hemer a ra diwar an tach, hag he gwiska gand evez bras).*

ANDREO *(e toull an nor)*. Tomm eo an heol, ha lintrus. Sell 'ta ouz an irvi ruz o tont glas gand ar wrez.

JANI. Ya, eun devez kaer eo, Doue ra vo meulet. Gwelout an traou o kreski a c'hellfed, koulz lavaret.

ANDREO *(o termal)*. Marteze e ri goap ouzin, Jani ; mes kavout a ra d'in alies, ...e vin galvet da Zoue e-pad an nevez-amzer... Kerse e ve ganin mont neuze. Rak neuze e c'hoarvez ganin eun dra souezus kenan. Strafuilh an douar o sila em gwad emichans.

JANI. An nevez-amzer, a lavarer, a sil eun tammig e gwad peb unan, yaouank ha koz. Hogen, pec'hed e vefe komz eus ar maro eun devez evel heman.

ANDREO *(o kenderc'hel gand e sonj)*. Ha te a garfe, Jani, mervel e-pad an nevez-amzer ?



JANI *(dibreder)*. Ma, Andreo, morse n'oun bet chalet gant se. Ha perak mont d'en em chala ? Daoust ha ne vo ket an nevez-amzer hag an hanv atao, en tu all, — hanv ha nevez-amzer da viken ?

ANDREO. Gwir eo, Jani *(seder e teu e zremm)*, — setu aze eur brao a sonj, — hanv ha nevez-amzer da viken !

*(Mont a reont er-maez goustadik. Eman geiz fresk an evn o leunia an ec'honder. Eur pennad goude, YOLA a zeu tre. Eur frileuzenn bounner, lieslivek, gand eur penpilh, hogos a c'hiz reterel he deus. Eman o tougen eur baner karget a bakadou. Eur vaouez treut ha brevet ez eo, c'houervoni pe didouellidigez damverket war he dremm. JALM a zeu war he lerc'h, gantan eur sac'hig bleud kerc'h. YOLA a laka he faner war an daol, a denn he frileuzenn hag a laka anezi e pign ouz eun tach e penn ar ganastell. Mont a ra war-du an oaled).*

YOLA. Jezuz binniget ! maro eo an tan ! Ma, an den koz-se a lakafe eur sant da vont e kounnar !

JALM *(o klask habaskaat e wreg)*. Kae da zresa an daol, ha me a raio war-dro an tan. A-benn eur munud e vo ruz.

YOLA. 'C'h eus ket ezomm ! Ma n'en dije ket gallet beza fin a-walc'h da deurel eun nebeut mouded war an oaled p'edomp er-maez !

JALM. Ken brao e oa an heol m'en deus bet c'hoant da vont kuit, marteze. Ha lavaret em bōa d'ezan kas an ein war an dachennig geot fresk.

YOLA. Se eo a vire outan da ober war-dro an tan? Heug am eus p'az kwelan atao prest da glask digareziou evitan.

JALM. E gwir, Yola, ne ran ket. Hogen d'imp-ni holl e c'hoarvez ankounac'haat a-wechou tra pe dra.

YOLA (*o veza tronset he lostenn gand evez, ha diskouezet eur vroz ruz-beo, e taoulin hag e c'houez war eur voudenn*). Ne c'hoarvez ket d'ezan en em ankounac'haat e-unan, 'c'h eus ket aon da gaout. (*O c'houeza war an tan*). Teir gwech em eus klevet anezan mintin-man o hopal p'edomp o vont kuit gand ar c'harr e oa arabat d'it dizonjal kas d'ezan e bakad butun. (*O c'houeza adarre*).

JALM. Ma ! e gorn-butun a zo boued hag evaj d'eun den koz.

YOLA. Bez' e c'hellfe tremen hep butun. (*O c'houeza atao*).

JALM. N'hellfe ket, Yola.

YOLA. Meur a hini all gwelloc'h egetan a dremen hep butun, — hag e reont. (*An tan a varv*). Sell ! maro eo an tan !

JALM. Me 'zo o vont d'e lakaat da gregi.

YOLA (*droug enni*). Lez an tan-se ! Lez an tanse ! Ha breman ar vugale a vo o tont eus ar skol, ha netra dirazo nemet eun oaled du hag eun tammig bara sec'h da goan. An den koz-se ne sonj en hini ebet nemetan.

JALM (*o terri keuneud*). Evelato, Yola ! 'C'h eus ket ezomm da veza ken diskiant-se.



YOLA. Diskiant ! Da betra e talv d'in komz, avat! Ma lakafe an tan en ti-man, ne gavfes netra da damall d'ezan c'hoaz.

JALM. Va zad eo.

YOLA. O, atao « va zad, va zad, va zad ». Skuiz oun ouz e welout aze, eus an eil penn d'ar goanv d'egile, morgousket e-tal an tan.

JALM. Ne ra ket a zroug, sur.

YOLA (*buan*). A-walc'h am eus klevet diwar e benn.

JALM. Breman ma teu brao an amzer, ha m'hon eus kement a labour war ar maez, eürus e vimp alies d'e gaout, moarvat.

YOLA. Ya sur, eürus meurbet !

JALM. Ha ne c'hall ket diwall ar saoud hag an denved ? Ha goude, pa vo ar brini o laerez...

YOLA. O, eun tenzor a zen e ve hennez ne vern e pe di, n'eus ket da lavarout nann, — eun den diod n'hall ket mirout an tan war enaou pe lakaat dour da virvi a-benn distro ar re a zo war an hent abaoe tarz-an-deiz.

(*Rimia a ra eun nebeut alumetez, a lintr hag a varv dioustu*).

JALM (*o klask difenn e dad*). O sonjal e oa marteze...

YOLA (*o sevel*). A-walc'h am eus klevet diwar e benn, pa lavaran d'it. Sell ! pa sonjan ennan, heti a ran a-wechou, Doue da gaout truez ouzin...

(*Paouez a ra, hegaset*)

JALM. Petra lavarez ?

YOLA. Peoc'h ! Netra.

JALM. Eur vez eo d'it komz e-giz-se, Yola, — eur vez ez eo.

YOLA. Eur vez ?

JALM. Eur vez eo kavout abeg gand an den-se, — eur gwir sant a zen n'en deus biskoaz graet droug da hini ebet. Va zad eo, ha, — ne fell ket d'in e komzfes evel-se.

(YOLA *a c'hoarz*)

JALM. Ne fell ket d'in, a lavaran.

(YOLA *a hej he skoaz dre zismegans*)

JALM. C'hoarzin a c'hellez kement ha ma kari. Hogen ne c'houzanvin mui an dra-se. Gwad an den-se eo a red em gwazied, ha n'hellan ket lezel unan bennak d'ober gaou d'am zad bemdez.

YOLA (*o poueza war he c'homzou*). Neuze, ar pez a ran ne *blij* ket d'it ?

JALM. Nann, ne blij ket d'in, — ar pez a rez d'am zad da vihana.

YOLA. Da dad !... Daou vloaz war-nugent oun bet o labourat evidout evel eur sklavez, er c'hoz paludman, — daou vloaz war-nugent hizio end-eeun, o lakaat bugale war an douar hag o sevel bugale, — heb ehan nag astal eus ar mintin beteg an noz, — ha breman, ar pez a ran ne blij ket d'it !



JALM (*pennek*). Ne blij ket d'in ar pez a rez d'an den koz.

YOLA. Ne blij ket d'it ! Sell ! P'oun deut en ti-man, ne oan nemet eun tammig plac'h o tont eus ar skol. Ha sell ouzin breman, da zaou-ugent vloaz.

JALM. Yola...

YOLA. Sell ouzin ! (*Stanket e teu he c'horzailhenn*), — eur vaouez koz brevet ha c'houero ha skuiz gant pep tra, — ha ne blij ket d'it...

JALM (*o klask en em zigarezi*). N'em eus ket lavaret e...

YOLA. N'eo ket a-walc'h beza bet poan ha beza breset va c'horf o labourat evidout ha da seiz bugel, breman...

JALM. Yola...

YOLA. Breman e rankan mont d'an daoulin dirak da dad. (*Hogos o tifronka*). Daoust ha n'eo ket a-walc'h da zirenka spered eur vaouez paour ?

JALM (*glac'haret*). Chom peoc'h gand an dra-se.

YOLA. Eur glaskerez-vara a zo kant gwech eürusoc'h.

JALM. Ma, ma, an Aotrou Doue r'en devo truez ouzimp. (*Hegarat*). Ha zoken, n'en deus ket an den koz meur a vloaz c'hoaz da veva, ha daoust pegen kalet eo ober e dreuz en ti-man, n'eo ket gantan ez eo kalz pounneroc'h ar samm.

YOLA. Pounneroc'h eo evelkent kaout unan ouspenn e-lec'h ez eus seiz bugel da vaga, ha gwenneg ebet a re da zispign. (*O strinka he daelou diouz he daoulagad*). Ne rez forz, avat, nag hen kennebeut, peogwir hoc'h eus eur paour kaez diodez da boania evidoc'h.

JALM. N'eo ket gwir, Yola, n'eo ket gwir. Mes eun amzer a zeuio ma vo da d'imp gwelout hor bugale o kaout sonj ac'hanomp. Ar re goz a rank beva ivez.

YOLA. Ma rankont beva, n'eo ket e-lec'h ez eus eun tiad leun a vugale.

JALM. Ha petra vern ? — petra vern, peogwir ez eo ken mat evito, — hag i oc'h ober kement a stad anezan ?

YOLA (*trenk*). Ya, evel o zad, oc'h ober muioc'h a stad anezan eget eus ar vamm he deus o ganet.

JALM. N'eo ket gwir, Yola.

YOLA. N'eo ket gwir ? Ha n'em eus ket daoulagad da welout ? n'oun ket dall emichans !

JALM. N'eus netra da damall d'ezan abalamour da se.

YOLA. Pe ez eus eun dra bennak da damall d'ezan pe n'eus ket, — an dra-se ne dle ket beza. N'eus ket ezomm anezan en ti-man.

JALM. Ha da belec'h ez afe ?

YOLA. Meur a lec'h a zo.

JALM. Meur a lec'h ? Hunvreal a rez emichans !

YOLA. Bez' ez eus ospitaliou evid ar re goz.



JALM (*broudet*). Petra lavarez ?

YOLA (*dichek*). Ouspenn unan gwelloc'h egetan a zo aet d'an ospital.

JALM. Mar deo gwir, Doue da gaout truez outo neuze ! Maen ebet ne voe lakaet war an ti-se evit va zad.

YOLA. (*droug enni*). Ha n'int ket mat eno ? Eur gwele tomm o deus, hag eno ne gouez ket ar glao a-dreuz soul brein an dôenn evel aman.

JALM. N'eus forz. An taol dismegans-se ne vo ket graet d'am zad endra vevin.

YOLA. Eun taol dismegans ! An ti-se a zo dereat mat evitan. Ma vefe en ospital, e vefe leanezed da ober war e dro.

JALM. Tarza a rafe e galon etre ar mogeriou uhel-se.

YOLA. Boazet e teufe gand an amzer, evel re all gwelloc'h egetan.

JALM. Goude pevar-ugent vloaz war ar maez ! Biken, a lavaran d'it. Biken.

YOLA. Sell 'ta, Tagd Murphy goz, ha Donal Hugh, — ha tad Diarmuid Owen.

JALM (*kounnaret*). Ne ran forz eus Tagd Murphy, nag eus Donal Hugh, — nag hini ebet eus an dud reuzeudik-se !

YOLA. — Nann, ne rez ket. N'eus nemet eun dra a garez, gwelout da wreg o labourat hag o c'houezi an holl zevez...

JALM. N'eo ket gwir !... gouzout a rez n'eo ket gwir. (*O koll e vouez*). Doue a oar ez oun skuiz gand ar bed-man va-unan, — skuiz hag ouspenn marteze.

YOLA (*gwidreüs*). Ma 'z afe da dad kuit, eürusoc'h e vefemp holl. Piou oar ? Eur vuhez nevez e ve marteze evidomp.

JALM. N'hor befe morse a chans... ne vefen ket gouest d'hen ober, Yola.

YOLA (*o poueza war he c'homzou*). Ret e vo d'it, Jalm, koulskoude.

JALM (*nec'het*). Nann. Mervel a rafe, netra nemet o sonjal e rank mont kuit.

YOLA. Neuze e vo gwelet. Ma ne da ket kuit eus da di, da wreg a yelo.

JALM (*sebezet*). Petra lavarez ?

YOLA. N'eus ket da dermal, — unan ac'hanomp a yelo.

JALM. N'out ket mat, sur ?

YOLA (*start*). *Unan ac'hanomp, an eil pe egile*, a lavaran.

JALM. Te a fell d'it ober mez d'imp ha d'it daunan dirag an holl ?

YOLA. Lavaret em eus.

JALM. Yola, en ano Doue !

YOLA. Gwir eo, hag hen toui a ran. Ne chomin ket gand an den koz-se dindan an hevelep tôenn. Va ger diweza eo. Dalc'h sonj breman !



(YOLA *a ya er gambr e-kichen, en eur stlaka an nor war he lerc'h. Gwall strafuilhet eo* JALM. *Mont a ra d'an oaled ha teurel warni tammou askloed ruz. Flammou a grog raktal er rousin a zo enno. Eur pennad goude,* ANDREO *en em ziskouez war an treuzou. Nec'het eo*).

ANDREO. Jalm, va mab, pebez darvoud fall a zo c'hoarvezet !

JALM (*o trei*). O, te eo ? Petra a zo c'hoarvezet ?

ANDREO. Unan eus an ein bihan a zo gloazet.

JALM. Penaos 'ta ?

ANDREO. Edont o peuri en dachennig vihan war an dorgenn en tu all d'ar puns pa lammas eur c'hi estren dreist ar c'hleuz rag-eeun en o zouez. Redek a rejont holl, spouronet, war-du an ode, hag en em waska eno. Ken foll e oa aet al loened-se gand ar spont, hag ar c'hi o harzal outo an holl amzer, ma krapas eun danvadez war ar gloued, ha ma tistagas unan eus ar mein a zo eno.

JALM. Har ar maen a zo ruilhet war an oan ?

ANDREO. Ruilha a reas eeun warnan.

JALM (*trubuilhet*). Ch ! ch ! ch !... lazet eo bet war an taol ?

ANDREO. Nann, e gaset em eus beteg an ti.

JALM. Pelec'h eman breman ?

ANDREO. Astennet war eur bernig plouz en heol e-kichen an nor. Torret eo e gein, am eus aon.

JALM. Eur gwalleur eo. Eur burzud e oa gwelout pegen mat e teue. Eomp d'e gerc'hat da welout.

(*Mont a reont er-maez.* JALM *a zistro gand an oan en e zivrec'h. Azeza a ra war eur skabell izel, hag e flour goustad kein al loen. An den koz a sell, ankeniet*).

JALM. Eman o vervel. Torret eo e gein.

ANDREO (*o stoui hag o tastournat an oan*). Paour kaez loenig ! Klev 'ta, pegen prim e lamm e galon.

JALM. Ne dalv ket ar boan e wada, — ken gwan ez eo !

ANDREO. Nann. Lez anezan da vervel. O taskrena eman, ar paour kaez.

JALM. Ar maro a zeu warnan, me 'gred. Moug e teu e zaoulagad.

ANDREO. Ya, anat eo ez eo tost ar fin.

JALM. Sounna a ra e gorf... Maro eo.

ANDREO. Gwell a se, pa na c'houzanvo mui.

JALM. Pebez loenig koant e oa ! Hag ar gloan stank dija war e gein. Tomm eo c'hoaz.

ANDREO. Eun druez eo, eun druez.

JALM. Eun druez, sur, eun druez vras. 'M eus aon ez eo eun arouez a drubuilh evidomp. (*Trumm*). Sell! Ret eo d'imp kuzat ar c'horf-man. Edo Yola e kounnar bremaik.

ANDREO. Abalamour da betra ?



JALM. Abalamour da veur a dra. War an hent o tont d'ar gêr ez eo aet kuit kammed ar rod ; ken pell hon eus bet da c'hortoz e-tal ar c'hovel m'eo bet ginet abaoe.

ANDREO. Gwelloc'h e ve kuzat ar c'horf marteze.

JALM. Mont a ran d'e gas d'ar c'halatrez. Eun deiz all e lavarimp d'ezi ar pez a zo c'hoarvezet.

(*Staga a ra da bignat gand ar skeul. Eman c'hoaz war ar bazenn izela pa zeu* YOLA *en-dro. Gwelout a ra an oan maro etre divrec'h he fried*).

YOLA. Petra zo c'hoarvezet gand an oan-se ? — klanv eo ?

JALM. Nann.

YOLA. Petra en deus neuze ?

JALM. Ne welez ket ? Maro eo.

YOLA. Maro ! (*Sevel a ra he fenn etrezeg an oabl; neuze e stou anezan trumm*). Tad Jezuz ! ha penaos eo bet lazet ?

JALM. Eur gwalleur. N'oa netra d'ober da virout.

YOLA (*da* ANDREO). Hag en ano Doue, petra edoc'h c'houi oc'h ober e-keit-se ? Lavaret ho poa da Jalm ho pije taolet evez e-pad ma vijemp e kêr.

ANDREO. Ha se am eus graet. Gloazet eo bet e-tal ar gloued.

JALM. Eur c'hi fero evel eur bleiz a zo sailhet e-kreiz ar park hag en deus spontet an denved. Gloazet eo bet hennez.

YOLA. Ha c'houi ouz o diwall ! Eur bugel bihan a c'hellfe mesa eur bagadig denved.

ANDREO. Hag e c'hellfe, sur a-walc'h. N'eus netra da damall d'in, koulskoude, bez' e c'hellit va c'hredi.

YOLA. Ha piou 'zo da damall neuze ? Jalm, kredabl, — pe me, emichans.

ANDREO. Graet em eus gwella ma c'hellen da savetei an oanig.

YOLA. Ya sur ! Eur vez eo, den koz, ha c'houi o c'houzout pegen berr ez eo an traou ganimp d'ar c'houlz-man, ober d'imp c'hoaz koll arc'hant !

ANDREO. Arabat d'eoc'h hen tamall d'in, va merc'h. Rak petra eo diouhar eun den koz e-kichen eur c'hi o redek ?

JALM. Gant n'eus forz piou e c'hoarvezfe kemendall.

YOLA. Nann, Jalm, ne rafe ket, hag i o teurel evez.

JALM. Darvoudou fall a c'hoarvez gand ar wella ac'hanomp pa vezomp o vesa denved.

YOLA (*kounnaret*). N'eo ket gwir. Mes ar re a vez servijet, ar re a vez graet war o zro, ar re o deus butun-korn ha butun-fri pep sizun diwar goust ar re all, ar re-se ne reont ket kalz a van eus petra a c'hoarvez.

JALM (*strafuilhet*). Peoc'h, peoc'h !

YOLA. Chom peoc'h, te da genta.

JALM. Da betra an diaoul e talv lenva d'al laez a zo bet skuilhet ?



YOLA. Nann, mes ret eo d'imp mont d'an daoulin, emichans, dirag ar re a skuilh al laez.

JALM (*oc'h aspedi e wreg*). Peoc'h, en ano Doue ! (*Da* ANDREO, *gant madelez*). Arabat d'it beza nec'het gand ar pez a lavar. Kredi a rafed o klevout kement a reuz ez eo eun danvad pe eur vuoc'h hon eus kollet, e-lec'h eun oanig n'en doa nemet diou sizun hepken.

YOLA. Brao e komzez, va faotr. Gellet hor bije koll an eil koulz hag egile. Ha n'eo ket d'ezan hon eus da lavarout trugarez.

ANDREO. Da nebeut a dra oun mat en ti-man, me 'oar. Mes hen toui a ran dirag an Aotrou Doue, n'eus netra da damall d'in hizio, — netra.

JALM (*da zizoania e dad*). Arabat d'it beza nec'het ; arabat d'it beza nec'het. Den ebet, d'ezan eun tammig skiant-vat, ne c'hellfe teurel an distera tamall warnout. (*Da* YOLA, *eun tammig gourdrouzus e vouez*). Eur vez eo d'it, Yola.

YOLA (*broc'het*). Brasoc'h mez eo d'ezan, — an dra-se am eus lavaret d'it meur a wech, — gwelout eur vaouez paour o poania da sevel eun tiad bugale gand netra, hag hen chom aman keit-all evit rei d'ezi muioc'h a drubuilh c'hoaz.

JALM. Peoc'h, va gwreg !

YOLA. N'eus ket a beoc'h. Ar gwir am eus da veza klevet e-barz va zi. Ma vefe skiant-vat pe vadelez ennan ez afe kuit, a-raok lakaat tabut da sevel en ti-man.

ANDREO (*broudet*). A youl Doue na savfe ket en abeg d'in tabut en ti-man pe e lec'h all ! Hogen, da belec'h ez afe eun den koz eveldoun ?

YOLA. Da belec'h, — da belec'h hoc'h eus lavaret?

JALM. Serr da ziskouarn ouz komzou garo hounnez, va zad !

YOLA. E-lec'h ma vo pledet ganeoc'h, ha m'ho pezo boued mat da zebri, ha tud paeet netra nemet evid ober noz-deiz war ho tro.

JALM (*oc'h aspedi*). En ano Doue, Yola.

YOLA. Hag e-lec'h ne viot mui o tenna bara diouz genou eur vaouez hag he bugale, na diouz genou den ebet.

ANDREO (*tregaset*). N'eo ket... an... an ospital a fell d'eoc'h lavarout ?

JALM. Na selaou ket eur ger ! na ra ket, tad, na ra ket !

YOLA. Ret e vo d'ezan selaou, — ha d'it ivez.

JALM. Va zad eo, — tad koz da vugale. Sonj, pa glevint eun deiz...

YOLA. Tud welloc'h egetan a zo eno, — an dra-se am eus lavaret d'it.

JALM. Hini ebet eus va c'herent n'eo bet eno biskoaz, — ha keit ha ma vo eur greunenn vara en ti-man, d'ezan e vo.

YOLA. Ya, hag e vugale vihan a varvo neuze gand an naon.



JALM. Ne ran forz. Diotachou, netra ken !

YOLA. Ne rez forz ! Ma, — r'en devo ar bara-se neuze, — r'en devo ar bara-se, hag evel-se 'vo kont! Dibabet ec'h eus etrezan ha me, ha salo m'ez pije dibabet mat. Hogen me ivez a raio *va* dibab.

(YOLA *a gemer he frileuzenn diwar an tach; he gwiska a ra evel unan a ya d'ober eur veaj. Ar c'hoziad a sell outi, nec'het ma 'z eo eun druez*).

JALM (*spontet*). Petra 'rez, Yola ? Da belec'h e fell d'it mont ?

(YOLA *a ra eur pakad gand eun nebeut dilhad prim-ha-prim hep respont*).

JALM. Koll da benn a rez, moarvat.

(YOLA *a ya etrezeg an nor*).

JALM (*oc'h en em lakaat dirazi*). Yola, en ano Doue.

YOLA (*ouz e deurel a-gostez, droug enni*). Lez ac'hanoun da dremen !

ANDREO (*o poueza war e gomzou*). En ano Jezuz hag E Vamm Santel, na dit ket pelloc'h, maouez an ti-man !

(YOLA *a chom a-sav e toull an nor*)

ANDREO. Chomit aman da bledi gand ar vugaligou 'zo bet rôet d'eoc'h gant Doue. Ma ne vefe tôenn ebet nemet an dôenn-man er vro, n'em befe ket ar gwir da chom, ha me o tispartia eun ozac'h diouz e wreg. Labour fall ez eo, — labour daonet, hep mar ebet. Her gwelout a ran breman. Her gwelout a ran sklaer... Va lezit da chom aman evid an noz-man nemetken, hag a-raok ma vo diskennet an heol warc'hoaz, e c'hellot beva e peoc'h aman ho-taou.

JALM. Nann, va zad.

ANDREO. Peoc'h, va mab. (*Da* YOLA). Tennit ar frileuzenn-se a-raok m'ho pezo rôet ar skouer fall d'ar vugale a vo aman bremaik.

YOLA (*fromet*). Ha ma ran an dra-se, petra sonjot, c'houi ha Jalm, diwar va fenn ?

ANDREO. Netra, va merc'h. Arabat d'eoc'h beza nec'het gant se. Madelezus oc'h bet gwechall. Ar baourentez du, — n'eo ket c'houi, — am c'haso pell diouz an ti-man warc'hoaz.

YOLA (*fromet en eun doare souezus meurbet*). Ya, madelezus oun bet, — madelezus, daoust ma lavarer breman ez oun eur vaouez kriz ha garo... Eun amzer a zo bet ma c'hellen lenva d'eur c'haz bihan 'oa bet beuzet... mes brevet eo bet va c'halon o labourat er palud gleb, fall, daonet-man !

ANDREO. E gwir, n'eo ket eur vuhez o deus an dud aman.

YOLA. Hen toui a ran, Andreo, n'eo ket me a da-mallfe d'eoc'h ho tammig bara ma 'z afe gwelloc'h ar bed ganimp. Ha perak e rafen ? Hogen pep tra er bed-man a zo o trei a-enep d'imp. Hizio end-eeun n'omp ket bet evit kaout eur sac'hadig bleud e kêr hep paea war al lec'h. Jalm hel lavaro d'eoc'h...

JALM. Gwir eo, ha koulskoude...

YOLA (*taer*). Va Doue ! ne ouzon ket perak ez eus tud ken pinvidik, ha ni ken paour ! N'eus ket unan eus va bugale en deus eur votez toull zoken da vont d'an oferenn d'ar sul, hag e vez ar re all oc'h ober goap d'ezo d'al lun !



ANDREO. Kalet eo ho puhez, e gwir. Ha pell 'zo em bije dleet mont ac'han. Hogen doun ez a gwriziou eur wezenn goude pevar-ugent vloaz.

JALM (*strafuilhet*). Mervel a ri du-hont da-unan-penn. Mervel a ri.

ANDREO. Nann, va mab, ha goude ma rafen ? Kerse e vo ganin, moarvat, beza pell diouz ar vugale vihan, ha pell diouz ar maeziou e-pad an nevez-amzer, — mes petra vern ? — gant ma vo graet ar pez a zo mat, petra vern ? Laouen e vin o sonjal em eus graet mat... Emaoun o vont er-maez breman d'ober eun drôig vale. Ezomm am eus da sonjal. Ha sklaer eo an oabl.

(*Mont a ra, gwan meurbet, etrezeg an nor digor.* JALM *a azez trubuilhet.* YOLA *a laka he frileuzenn adarre ouz an tach.* NORA *a zeu tre, prim evel eur bugel ma 'z eo. Eur plac'hig koant dek pe unnek vloaz ez eo, du he bleo, livrin he divoc'h. Diarc'hen eo. Eur vroz lien teo he deus hag eun davanjer ruz-sklaer. Eur c'habaz leun a levriou a zo ganti. Redek a ra da gaout he zad-koz*).

NORA. O, tad-koz, pebez kelou evidout ! Pebez ke-lou am eus da gas d'it !

ANDREO. Petra 'ta, va merc'hig ?

NORA. Sell ! (*O furchal en he c'habaz hag o tenna eur gelaouenn*). Lakaet eo bet war ar gazetenn. Merket eo bet e ruz gand ar mestr-skol. « Diskouez an dra-man d'az tad-koz, Nora, emezan, ha lavar d'ezan em eus fizians e vevo betek kant vloaz en eürusted ».

JALM. Petra lavarez 'ta, Nora? O rambreal emaout?

NORA. Merket eo aman war ar gazetenn, hag e lizerennou bras. Votet eo bet al lezenn-se dec'h da noz er Gambr, emezan.

ANDREO. Petra 'zo bet votet, va merc'hig ?

NORA. Tri skoed bep sizun da beb unan er bed holl en deus tremen tri-ugent vloaz. Leve ar Re Goz, setu an ano a reer eus al lezenn-se, hervez ma lavar ar mestr-skol.

ANDREO (*o krena*). O Nora, va merc'hig, gwir eo? Mat ec'h eus klevet, sur ?

JALM. O farsal eo bet ar mestr-skol adarre, — hennez n'eo mat nemet d'ober goap eus an dud.

YOLA. N'eus ket bet ano eus an dra-se a-raok ?

JALM. Eo, mes ne oa nemet evit c'hoarzin. N'oa den ebet evit kredi e vije graet eul lezenn.

ANDREO. Hag a belec'h e teufe kemend-all a arc'hant ?

NORA (*taer*). Gwir eo, tad-koz ! Gwir eo. Moulet eo aman. Me 'oar pelec'h ez eo moulet. Ro d'in ar gazetenn, tad.

YOLA (*da JALM, a zo bet o klask dre bajennou ar gelaouenn hep kavout netra*). Ro d'ezi ar gazetenn 'ta.

JALM. (*o klask atao*). Gortoz 'ta, gortoz... O, aman 'man, aman 'man. Mat he deus lavaret. Dall e oan, sur, pa ne oan ket evit kavout.

ANDREO (*e zaoulagad o virvi*). Lenn 'ta, lenn an dra-se d'in, Jalm. Lenn 'ta, va mab.



JALM (*goustadik*). « Al lezenn diwar-benn Leve ar Re Goz a zo bet votet dec'h da noz. »

ANDREO. Lenn 'ta, — lenn 'ta, Jalm.

JALM. « Er c'hornad-man dreist-holl e vo deut mat ar c'helou. Evit milionou a re goz, paotred ha merc'hed, n'o doa netra da veva betek-hen, eur vuhez nevez e vo. Ar Gouarnamant en deus rôet ar frankiz d'ar re goz. Lear en deus adkavet e dra en diwez ! » Ne gomprenan ket an dra-man, — mes n'eus forz.

ANDREO (*o tridal gand al levenez*). Lenn 'ta, lenn 'ta, va mab.

JALM. Diou linenn 'zo c'hoaz. « Ma n'en dije ar gouarnamant graet netra nemet al lezenn vat-se, gounezet en dije hor fizians. » ...Ma, petra lavarez, tad?

ANDREO (*fromet*). Meulet ra vezo Jezuz hag E Vamm Santel !

NORA (*lorc'h enni*). Ha n'em boa ket lavaret mat? Hag hini ebet ac'hanoc'h ne felle d'ezan kredi da genta !

JALM. Mat ez poa lavaret, Nora.

YOLA. Ar wirionez a oa ganit.

NORA. Deut oun d'ar red ken buan hag an avel. Me 'ouie e vefe tad-koz tost da goll e spered gand al levenez. (*Da* ANDREO). Ha bez' ez out ivez, — sell 'ta, da zaouarn o krena !

ANDREO (*trelatet*). Doue ra vo meulet ! Sellit ouzin, eur pennad 'zo, ha sellit ouzin breman. Eur c'hlasker-bara e oan neuze, ha breman oun evel eur roue gand arc'hant da ziouerî bep sizun eus ar bloaz.

NORA (*touellus*). Seizennou a breni d'in, tad-koz, hag eur grib da lakaat em bleo.

ANDREO. Hag e rin, va merc'hig, — ha muioc'h c'hoaz..., butun krenv dalc'hmat, hag e-leiz..., sukr heiz evid ar vugale,... eun oferenn eur wech an amzer evidoun. (*O tenna e dog gant doujans vras*). Gloar da Zoue e-kreiz an Nenvou en deus dalc'het sonj ac'hanoun e fin va buhez !

(*Mont a ra etrezeg an nor en eur grena, ken fromet ez eo. Ret eo d'ezan ehana evit tenna a alan*).

JALM (*prederiet*). Taol evez, tad. Da belec'h e fell d'it mont breman ?

ANDREO. Da gas ar c'helou da Jani. (*Outan e-unan*). O, Doue ra vo meulet !

JALM. N'hellez ket mont pell. Sell 'ta, na krena a rez. Chom eun tammig da ziskuiza ha lez ar souez da dremen.

ANDREO (*dizeblant*). Jani a vo lorc'h enni breman. Arc'hant e-leiz bemdez 'c'houlou da zispign ! Biskoaz kemend-all !

(*Mont a ra er-maez, trelatet gand al levenez*).

JALM. Nora, va merc'hig, kae gantan gand aon na gouezfe.

NORA. Seizennou brao a breno d'in, hag eur grib da lakaat em bleo. Ha ne vo ket brao ? A-benn kala mae em bo anezo, marteze.

JALM. Hast afo, Nora ! Ne garan ket e lezel e-unan-penn e-giz-se.

(NORA *a ya kuit*).



JALM. Keleier trumm evel-se n'int ket mat evid ar re goz.

YOLA. Kollet en deus e spered.

JALM. Paour kaez den.

YOLA. Foll eo, koulz lavaret.

JALM (*tener*). Doue r'en devo truez ouzimp !

YOLA. E zaouarn, — gwelet ec'h eus na krena a raent ; a-vec'h ma c'helle derc'hel e vaz.

JALM. N'eo ket souezus, paour kaez den. Tenn e ve bet d'ezan mont kuit warc'hoaz.

YOLA (*gant keuz*). Arabat d'it komz eus an dra-se breman ; kemmet eo pep tra. Kant vloaz e c'hall c'hoaz beva hep ma kavfen netra da lavarout.

JALM. An Aotrou Doue binniget en deus graet an dra-se evidomp.

YOLA. Ne vo mui henvel hor buhez tamm ebet diwar breman. Sonj, tri skoed o tont en ti-man, n'eo ket eur sizun pe diou sizun hepken, hogen bep sizun betek ma vo galvet da Zoue. Ha netra, — nag amann, nag heiz na foenn, — netra da rei en eskemm. Madelezus eo bet an Aotrou Doue ouzimp, e gwir, ha ni er stad ma edomp.

JALM. Gwir eo, gwir eo, diwar hizio e vezo peoc'h hag aezoni en ti-man.

YOLA. Hag e vo, — gant gras an Aotrou Doue ; eur samm kaer a drubuilhou a zo bet lamet bremaik diwar va choug.

JALM. Ha diwar va hini memes tra.

YOLA. Biken ne vin pardonet ganit, Jalm, 'm eus aon ?

JALM. Peoc'h, va merc'h. — tremenet eo kementse... Breman ez an er-maez da welout petra c'hoarvez e-pad ma vi oc'h aoza koan. Naon am eus.

YOLA. Ha n'eo ket souez. Mes brao eo an tan breman, ha prest e vo koan hep dale.

JALM (*war an treuzou*). N'eus ket da lavarout : deut eo an nevez-amzer evit mat. Brao eo. Sed aze eun alc'houeder o sevel en eur gana. Deus aman 'ta da welout, Yola.

YOLA (*o sellout, evel gant daoulagad nevez*). Doue! piou a lavarfe ez eo bet biskoaz ar goanv aman !

JALM. Ya... Sell 'ta ! Perak e teu Nora en-dro, tiz warni ?

YOLA. Ha d'ar red, me 'lavar !

NORA (*o tegouezout e toull an nor*). O, tad, tad, eun dra bennak a zo c'hoarvezet gant tad koz !

JALM } (*strafuilhet*) { Petra lavarez ?
YOLA } { Petra zo c'hoarvezet ?

NORA (*o lenva*). Edomp o tiskenn hon-diou gand an hent bihan, hag hen o pedi hag o c'hoarzin outan e-unan beb eil tro. Aet oan da gutuilh bleunv-nevez war ar c'hleuz, hag o trei va fenn em eus gwelet anezan o trabidella hag o koueza evel unan o kaout eur gaouad.

JALM. Jezuz ! ha droug en deus bet, Nora ?



NORA (*glac'haret*). O, ne ouzon ket. Klasket em eus e sevel, hogen ne oa netra d'ober. N'oun ket krenv a-walc'h. O, red, red, tad, aon am eus !

JALM. Gant na vo c'hoarvezet droug ebet !

(*Mont a ra kuit buan.* YOLA *a stag da gempenn ar bank e-giz eur gwele*).

NORA. O, paour kaez tad-koz, paour kaez tad-koz!

YOLA. Ha lavaret en deus d'it eun dra bennak e-pad ma edos o kas e sevel ?

NORA. Nann, — nann, — netra, nemet rambreal.

YOLA. Diwar-benn petra, Nora ?

NORA. N'ouzon ket, — o lavarout traou iskis e oa.

YOLA. Daoust ha lenva a rae, — pe daoust hag o klemm e oa abalamour d'eun dra bennak ?

NORA (*glac'haret*). O nann, mamm, hogen, — aon am eus.

YOLA. N'ec'h eus ket aon da gaout. Perak ez pefe aon ?

NORA. Aon am eus na varvfe.

YOLA. Peoc'h 'ta, diodez ma 'z out ! N'eus ket aon da gaout evit se.

NORA. O, aon am eus evelato. Ken disliv e oa hag eur gantol goar. Ha ne ve ket spontus, mamm, ma 'z afe da vervel e-giz-se? Ne ven ket gouest da c'houzanv gwelout unan bennak o vervel, — ne ven ket gouest.

YOLA (*tener*). Arabat d'it beza nec'het, va merc'hig!

NORA (*spontet*). Peseurt trouz a glever ?

(*Trouz kammedou eun den o tougen eur bec'h pounner a glever war ar mein er-maez*).

YOLA (*o vont buan d'an nor*). Jezuz binniget ! Setu aman Jalm gand e dad war e zivrec'h. (*O komz er-maez*). Peseurt droug a zo c'hoarvezet, Jalm, — gloazet eo ?

(*Mont a ra er-maez da rei dourn d'he fried*).

JALM. (*tenval*). Peoc'h, ne ouzon ket, — n'oun ket evit kompren. Ar souez a zo bet re vras evitan, me 'gred.

YOLA (*o klask dizoania he fried*). N'eus nemet e astenn aman, ha dont a ray ennan e-unan bremaik. N'eus aon ebet da gaout.

(JALM *a astenn e dad gand evez bras war ar bank. Sioul meurbet eo an den koz, serret e zaoulagad, morlivet*).

YOLA (*spontet trumm*). Gwerc'hez vinniget ! Spontus eo da welout !

JALM. Liou ar maro eo. (*Da* NORA, *a glask diarbenn ar spont dre guzat he dremm gant he daouarn, e korn pella ar gambr*). N'ec'h eus ket aon da gaout, Nora. Deus 'ta, deus 'ta, va merc'hig. (*Sevel a ra he fenn, aonik*). Ret eo d'it mont dioustu da glask ar beleg. N'eus hini ebet a c'hall mont nemedout.

YOLA. Kae buan, Nora.

NORA (*abafet, hogen douget gand eur galloud krenvoc'h egeti da dec'hout pell diouz ar skeud-se o tenvalaat*). Mont a rin, — o, mont a rin, — petra am bo da lavarout ?



JALM. Lavar ez eo klanv da dad-koz, — war e dremenvan marteze, — ha lavar d'ezan dont buan.

YOLA. Kemer an hent bihan da skei berroc'h a-dreuz.

NORA (*o teurel eur sell buan en a-drenv*). Paour kaez tad-koz !

JALM. Hast afo, Nora.

(NORA *a ya diwar wel*).

YOLA (*goude eur pennad*). Daoust ha n'eo ket iskis, ken sioul ez eo ?

JALM (*e zourn war dal an den koz*). Re sioul, am eus aon, re sioul, Yola... (*Tener*). Paour kaez tad... savomp anezan eun tammig.

(*E sevel a reont eun nebeudig*).

JALM. A-walc'h, Yola... Mat.

YOLA. Muioc'h en e aez eo breman.

JALM (*ankeniet, — goude eur pennad*). Biken n'en em denno.

YOLA. Me 'lavar d'it e ray.

JALM. Nann, Yola, sur eo.

YOLA. Sell, eman o tont en-dro.

JALM (*o selaou gand evez*). O peoc'h, peoc'h ! o komz eman.

(*Adarre e klever evned o richana*).

ANDREO (*eur sked o para war e zremm*). Arc'hant, arc'hant e-leiz... butun mat... seizennou da Nora, — seizennou brao... (*Da* YOLA). Daoust hag eul labous eo a glevan, Jani ?... Nevez-Amzer... Nevez-Amzer...

(*Tremen a ra, sioul meurbet, evel ma tremen eun aezenn. Ar c'han a zo tavet. Eur paouez*).

JALM. Maro eo.

YOLA. Maro eo.

JALM. Paour kaez tad !

YOLA (*o trei a-gostez, c'houero*). Eur mare fall en deus dibabet da vont kuit.

JALM (*prederiet*). Paour kaez den ! Doue r'en devo truez ouz e ene !

YOLA. Gwenneg ebet eus al leve breman !

JALM. Pebez sioulded a zo deut warnan !

YOLA. Ha breman, dispign arc'hant evid ar veilhadeg hag an interamant ! Va Doue, penaos e raimpni ?

JALM (*trelatet*). Henvel ouz eur sant ez eo. Ra baro sklerijenn an Nenvou war e ene !

YOLA. Da zebri ha da eva evid eur bern tud. Butun-korn ha butun-fri. Kantoliou koar. Rivinet e vimp diwar breman, Jalm.

JALM (*dievez*). Petra lavarez, Yola ?

YOLA (*droug enni*). Petra lavaran ? Kollet e vimp diwar an deiz-man ! Kollet da vat ha da viken ! O, pebez poent fall en deus dibabet da vervel !



JALM (*sioul*). Youl Doue ez eo, Yola ; n'eo ket hen en deus dibabet.

YOLA (*gand eun huanad*). Gwir eo marteze. (*Gant keuz*). Doue r'en devo truez ouzin, — ne ouzon ket petra lavaran... (*Goustad*). Kae da glask tud an ti all da rei dourn d'in da gempenn pep tra.

JALM. D'an daoulin da genta, ha pedomp evid e ene.

(*Daoulina a reont*)

Trôet diwar saozneg

T. C. MURRAY.

gant R. Hemon.

# Tonkadur Bugale Usnac'h

## I — GANEDIGEZ DEIRDRE.

Perak ez eas mibien Usnac'h en harlu?

N'eo ket tenn da lavarout.

Edo Uladiz o festa e ti Fedelmid mab Dall, daneveller Konor. Gwreg Fedelmid a oa eno oc'h ober war-dro an ostizien, ha brazez e oa. Ar c'herniel hag ar pastellou kig a rae an dro d'an daol, hag e oa an holl drant ha dreo. Pa voe poent mont da gousket ez eas ar wreg d'he gwele. O treuzi ar sal edo, pa laoskas ar bugel en he c'hof eur c'harm a voe klevet dreholl en ti. M'en em strinkas an dud an eil war egile, ha m'en em dolpjont penn-ouz-penn e-barz. Neuze e lavaras Senc'ha mab Ailill:

— Na finvit ket, emezan, Degasit ar vaouez aman, ma ouezor a belec'h e teu an trouz.



Degaset e voe ar vaouez. He fried Fedelmid a lavaras:

— Pe drouz spontus a sav breman
Ez kof, evel eur gorventenn?
Etre da zioulez koenvet bras?
Enkrez ha saouzan d'am c'halon.

Neuze e voe kaset ar vaouez dirak Katba, a oa eun den gouiziek meurbet.
Katba a lavaras:

— Ez kof e lenv hag e c'hourdrouz
Eur plac'h a vo melen he bleo,
Glas-mor kenedus he lagad,
Hag he divoc'h 'vel ar brulu.
Ouz liou an erc'h e vo henvel
Tenzor he dent gwenn-kann dinamm,
Lufr he diweuz 'vel ar skarleg.
Eviti e vo meur a laz
E-mesk brezelourien Ulad.

— Ez kof e c'hourdrouz hag e lenv
Eur plac'h he bleo hir rodellek,
'Viti e stourmo kadourien,
Gant roueed vras e vo c'hoantaet,
Ha tennet war-du ar Reter
Gant strolladennou bras, e kuz,
Pell diouz bro Gonor, dreist d'an donn.
Oaz o devo rouanezed bras
D'he c'hened dinamm holldrec'hus.

Neuze e lakaas Katba e zourn war gof ar vaouez. Hag e finvas ar bugel dindan e zourn.
— E gwir, emezan, eur verc'h a zo aman. Deirdre e vo anvet, hag en abeg d'ezi, droug a savo.
Pa voe ganet ar verc'h, e lavaras Katba adarre:

— Deirdre, kalz a zistruji,
Daoust d'az tremm wenn kenedus,
Doan d'Uladiz ez amzer,
Merc'h uhelwad Fedelmid!

— Evidout e c'hoarvezo
Reuz ha glac'har, plac'h skedus,
Ez amzer e c'hoarvezo
Harlu tri mab hael Usnac'h!

— Ez amzer e c'hoarvezo
Eur muntr fallakr en Emain,
Evidout e c'houzanvo,
En harlu, Fergus mab Roeg!

— Eun torfed kasaus a ri
'Enep roue meur Uladiz.
Ne vern pelec'h 'vo da vez,
Eun danevell vras a vo.

— A Zeirdre !

— Ra vo lazet ar verc'h, eme ar gadourien yaouank.

— Naren, eme Gonor. Ra vo degaset d'in warc'hoaz. Desavet e vo hervez va c'hoant da veza gwreg d'in.

Ne gredas ket Uladiz mont a-enep youl ar roue. Desavet e voe Deirdre gant Konor, hag e teuas da veza kaera plac'h yaouank Iwerzon. En eur c'hastell digenvez e voe maget, da virout na vije gwelet gant gwaz ebet a vro Ulad a-raok kousket gant Konor. Ha nikun ne voe lezet da vont e-barz ar c'hastell-se, nemet he magerez, he gward ha Leborc'ham, na c'helle den stourm outi, rak eur sorserez e oa.



## II — NOISE.

Eun deiz, edo gward ar plac'h yaouank o kignat eul leue war an erc'h, er-maez, e-kreiz ar goanv, d'e servija d'ezi, pa welas hi eur vran oc'h eva ar gwad. Neuze e lavaras Deirdre da Leborc'ham:

— Ar paotr a garin a vo unan en devo an tri liouse warnan: e vleo evel ar vran, e jod evel ar gwad, e gorf evel an erc'h.

— Pep madelez d'it, eme Leborc'ham. N'eman ket pell diouzit. Eman en ti tost ac'han. Noise eo, mab Usnac'h.

— Ne vin ket yac'h, emezi, keit ha n'em bo ket e welet.

Hag edo Noise e-unan war voger Emain o kana. Heson e oa mouez tri mab Usnac'h. Nep buoc'h ha nep loen he c'hleve a rôe eun drederenn a laez muioc'h. Nep den he c'hleve a oa leun barr e galon a beoc'h hag a levenez. Akuit meurbet e oant er stourm. Kaer o dije bet Uladiz en em voda en-dro d'ezo (en eul lec'h hepken, ma vijent o-zri kein ouz kein, ganto o-zri e vije chomet an trec'h, ken dreist e oant d'ar re all da arsailha ha d'en em zifenn. Ken prim ha chas e oant da vont war-lerc'h al loened gouez ha da zihelc'hat an demmed diwar red.

Edo Noise e-unan-penn war ar voger. Deirdre a dec'has diouz an ti hag a dremenas dirazan.

— Brao eo, emezan, an ounner a dremen e-biou d'imp.

— Ret eo kaout ounnered bras, emezi, e-lec'h n'eus ket a dirvi.

— Ganit, emezan, eman taro ar vro, roue Uladiz.

—Dibab a garfen etrezoc'h ho-taou, emezi, hag e ve da ganin kaout eur c'holeig eveldout.

— Naren, emezan.
Raktal e sailhas hi warnan ha kregi en e ziskouarn.
—Setu aman diou skouarn a vez hag a c'hoaperez, emezi, mar n'am c'hasez ket ganit.
— Kae diouzin, maouez, emezan.
— D'it e vezin, emezi.
Neuze e savas Noise e vouez. Hag o klevout ar vouez-se, Uladiz en em strinkas an eil war egile.
Mibien Usnac'h a zeuas da gaout o breur.
— Petra c'hoarvez? emezo. Eman Uladiz oc'h en em laza kenetrezo dre'z fazi.
Noise a zisplegas d'ezo ar pez a oa c'hoarvezet.
— Droug a savo diwar se, emezo. Ha koulskoude, ne vi ket dismeganset, endra vevimp. Mont a raimp ganti d'eur vro all. Rak n'eus ket en Iwerzon a roue a rofe breman herberc'h d'imp.
Kuzul a voe graet. Hag e loc'hjont en noz-se, ganto teir gwech hanter-kant brezelour, teir gwech hanter-kant maouez, teir gwech hanter-kant ki, teir gwech hanter-kant mevel, ha Deirdre.

## III — MIBIEN USNAC'H EN ALBA.

Pell amzer a dremenjont e gwazoniez ar roueed a dro war dro. Hogen klasket e voe o lakaat d'ar maro, dre widre ha gwarizi Konor, eus Esruaid er mervent betek Benn Etair er biz, hag eus an tu-man d'egile. En diwez e voent harluet gand Uladiz en Alba, hag eno, ober o annez en eur gouelec'h. Pa reas loened gouez ar menez diouer d'ezo, e skrapjont chatal tud Alba. M'en em zastumas eun deiz ar re-man d'o laza. Neuze ez eas mibien Usnac'h da gaout ar roue, hag en em lakaat en e c'hopr ha gwazoniez. Sevel a rejont o zi en eur prad. Evid ar plac'h e voe graet an ti-se, da virout na vije gwelet gant den, ha na vijent lazet en abeg d'ezi.
Eun deiz e teuas merour ar roue, beure mat, d'ober tro an ti. Sede ma welas an daou bried kousket. Hag hen mont da zihuni ar roue.
— N'hor boa ket kavet c'hoaz, emezan, a blac'h dereat ouzit. E-kichen Noise mab Usnac'h ez eus eur plac'h dereat ouz roue ar C'hornog. Ra vezo lazet Noise war an taol, ma kousko ar plac'h-se ganit.
— Naren, eme ar roue. Hogen kae d'ober al lez d'ezi evidoun e kuz bemdez.
A voe graet. Pep tra, avat, a veze lavaret d'ezi gand ar merour a veze diskuliet ganti d'he fried e-pad an noz. O veza n'helle tizout netra, e c'hourc'hemennas ar roue da vibien Usnac'h mont en emgannou marvus hag en argadadegou tenn, evit ma vijent lazet. Hogen distrei a rejont a bep stourm, dic'hloaz ha dic'houli.
War ali ar merour ec'h en em vodas tud Alba d'o laza. Deirdre hen anavezas hag hel lavaras da Noise.
— Kit kuit ac'han, emezi,. Rak ma ne dit ket ac'han henoz e viot lazet warc'hoaz.
Mont kuit a rejont en noz-se, ha kantren hir amzer dre lanneier ha koadeier ha saonennou didud, betek tizout eun enezenn e-kreiz ar mor.

## IV — AN DISTRO DA IWERZON.

Eur banvez bras a oa bet aozet gant Konor ha kadourien Ulad en Emain. Pa voe an holl drant ha dreo gand ar gwin, e savas Konor e vouez roueel hag e lavaras:

— Ha gwelet hoc'h eus, tud vras a Iwerzon, emezan, bravoc'h hag uheloc'h ti eget an ti-man?

— N'hon eus ket, emezo.

— Breman, eme Gonor, ha ne ouzoc'h ket petra a laka strafuilh ennoun?

— Ne ouzomp ket.

— Strafuilh a zo ennoun, emezan, o veza m'eman tri mab Usnac'h, Noise, Andle hag Ardam, er-maez a Iwerzon.

— Pell 'zo hor bije lavaret se d'it, emezo, m'hor bije kredet. Eun druez eo d'ezo chom en harlu en abeg d'eur plac'h fall.

— Ra zeuint en-dro eta, eme Gonor, ha ra vo kaset kannaded d'ezo en Alba.

— Piou a yelo? emezo holl a-gevret.

— Ne ouzon ket, eme Gonor. Berz-hud a zo bet lakaet war Noise distrei da Iwerzon heb unan eus an tri-man gantan: Kuc'hulan mab Lug, Konall an Trec'hour, pe Fergus mab Roeg. Ha gouzout a rin hep dale pehini anezo am c'har ar gwella.

Konor a yeas gant Konall pell diouz ar re all, hag e c'houlennas outan:

— Petra a rafes, ma 'z afes da glask mibien Usnac'h ha ma c'hoarvezfe droug ganto, daoust d'az kwarez hag enor?

— N'eo ket eun den hepken, eme Gonall, a gollfe e vuhez neuze. Hini ebet eus ar re o defe noazet outo n'hellfe tec'hout hep gouzanv c'houervoni ar maro, diskaret, diskolpet, dispennet.

— E gwir, Konall, eme Gonor, breman ec'h anavezan mat n'oun ket karet ganit.

Gervel a reas Kuc'hulan neuze hag ober outan eun hevelep goulenn.

— Toui a ran, eme Guc'hulan, ma teufe mibien



Usnac'h aman dindan va gwarez, ha ma vefent lazet goude, ne gemerfen diganit dic'haou ebet, ar brasa zoken; hogen trouc'ha a rafen da benn, ha mont a rankfen d'e gerc'hat en Indez hag e korn pella ar Reter.

— E gwir, Kuc'hulan, meizet em eus n'ec'h eus ket nemeur a garantez ouzin.

Fergus a voe galvet dirazan neuze, ha goulennatet en hevelep giz. Ma respontas:

— Gouestla a ran d'it ez lezin e peoc'h, te da-unan, da wad ha da gig. N'eus nikun e bro Ulad, avat, a c'hellfe ober droug d'ezo hep gouzanv ar maro diwar va dourn.

— Te eo a yelo da gerc'hat mibien Usnac'h, eme Gonor. Kae en hent warc'hoaz. Dont a raint en-dro ganit. War da zistro, kae da lez Borrac'h mab Kainnte, ha tou d'in n'o devo mibien Usnac'h, kerkent ha dilestret, nag ehan nag astal betek m'o devo tizet Emain, en noz-se end-eeun.

(Hag ez eas Konor dioustu da gaout Borrac'h.

— Ha kempennet ec'h eus, Borrac'h, emezan, eur banvez evidoun?

— Hag em eus, eme Vorrac'h.

— Neuze, eme Gonor, ro ar banvez-se da Fergus. Berz-hud a zo warnan nac'h kemer perz en eur banvez pa vez pedet.)

Antronoz, Fergus a savas abred ha ne gasas gantan na kadourien na gopridi, nemet e zaou vab hepken, Illann Kenedus ha Buinne Rouz Didruez, e floc'h Fuillend hag e skoed. Hag i da annez mibien Usnac'h.

Ha setu penaos edo mibien Usnac'h: teir zeltennhemolc'h o devoa; hag en deltenn ma poezent o boued,

ne zebrent ket; en deltenn ma tebrent, ne gouskent ket.

O tiraez ar porz-mor e laoskas Fergus eur youc'hadenn ken krenv ma voe klevet er broiou tro-war-dro. Edo Noise ha Deirdre azezet o c'hoari gwezboell, an eil e-kenver egile.

Noise a lavaras:

— Garm eun Iwerzonad a glevan.

Deirdre he doa klevet ar c'harm, hag anavezet garm Fergus. Her c'huzat a reas.

— N'eo ket, emezi, garm eun den a Iwerzon; garm eun den a Alba, ne lavaran ket.

Raktal e laoskas Fergus eur youc'hadenn all, ha Noise a lavaras:

— Eun eil garm am eus klevet, garm eun Iwerzonad.

— N'eo ket, eme Deirdre. Kemm a zo etre garm eun den a Iwerzon hag eun den a Alba. Kendalc'homp eta da c'hoari.

Fergus a laoskas eun trede youc'hadenn, ha mibien Usnac'h a anavezas dreist mar e oa garm Fergus an hini oa.

Neuze, Deirdre a lavaras da Noise he doa anavezet Fergus raktal.

— Ha perak ec'h eus kuzet se ouzin? eme Noise.

— En abeg d'eun hunvre am eus bet en noz-man, emezi. Tri evn am eus gwelet o tont eus Emain war-du ennomp. Tri lomm mel a oa ganto en o figoz; al lommou mel a lezjont ganimp, hag e kemerjont diouzimp tri lomm gwad en o lec'h.

— Pe ster he deus ar weledigez-se, a gav d'it?

— Ar ster-man, emezi: Fergus a zo deut aman eus Iwerzon da zegas d'imp ar peoc'h. Rak n'eo ket c'houe-



koc'h ar mel eget eur gefridi a beoc'h, zoken a-berz eur mignon fals. Hag an tri lomm gwad en deus sunet diouzimp, c'houi eo, a yelo kuit gantan da veza gwerzet.

Saouzanet e voe mibien Usnac'h o klevout komzou Deirdre.

— Kasomp pell diouzimp ar sonj-se, eme Noise. Hir amzer en deus gortozet Fergus e-kichen ar mor. Kae, Ardam, ha deus en-dro gantan d'hor c'haout.

Ardam a yeas, a bokas teir gwech da Fergus ha d'e vibien, kalonek, karantezus, hag a zistrôas ganto da gaout mibien Usnac'h. Noise ha Deirdre a bokas teir gwech d'o zro, kalonek, karantezus, da Fergus ha d'e vibien. Hag e c'houlennjont diganto keleier a Iwerzon.

— Gwella kelou am eus, eme Fergus, kaset oun bet gant Konor d'ho kerc'hat, dindan va gwarez hag enor.

— Arabat d'eoc'h mont kuit, a lavaras Deirdre. Brasoc'h madou hoc'h eus en Alba eget na vo rôet d'eoc'h en Iwerzon.

— C'houek dreist pep tra eo ar vro c'henidik, eme Fergus. Dister eo pep meurdez ha pinvidigez pell diouti.

— Gwir eo, eme Noise; c'houekoc'h eo d'in Iwerzon eget Alba, ha me pinvidikoc'h aman.

— Roêt em eus d'eoc'h va ger, eme Fergus; dindan va gwarez ho kemeran.

— Mat eo, eme Noise. Mont a raimp.

Hogen Deirdre a enebas hag a glaskas mirout outo a vont.

— Ha gwerzet e vefec'h, eme Fergus, gant holl dud Iwerzon, n'eus na skoedou, na klezeier, na togouhouarn a c'hellfe herzel ouzin, hag o zrec'hi a rin holl.

— Mat eo, eme Noise. Mont a raimp ganit da Iwerzon.

Antronoz da darz an deiz e savjont ha mont d'an haor ma edo al lestr, ha treuzi ar mor betek lez Borrac'h mab Kainnte.

Deirdre, avat, a chome trôet he sellou en a-drenv, war-du aodou Alba, hag e kane:

— D'it va c'halon, bro ar Reter!
Drouk ganin lezel da aodou,
Mont diouz da flourennou karet
Ha da veneziou glas lirzin.

— Bro ar Reter, bro va c'halon,
Pell ahont, Alba vurzudus.
N'em bije ket da zilezet,
Nemet da vont kuit gant Noise.

— Koadeier Kon, koadeier Kon!
Eno 'teue Andle, siouaz.
Berr e pade d'in an devez
En Alba gaer gant Noise.

— A saonenn Lait, a saonenn Lait!
E-harz da bantenn 'm eus kousket.
Pesk ha loen, kig lart ar broc'h,
Setu va lod e saonenn Lait.

— Saonenn Vasan, saonenn Vasan!
Uhel e kreske an teod-karv,
Gwenn e skoultrou. Sioul hor c'housked
War letonenn flour an aber.

— Saonenn an Diou Heizez, eürus
An neb a vev ennout. Kanenn
Ar goukoug war ar brank a bleg
Ouz kern ar menez 'us d'an donn.



— Draienn garet da c'hlannou skiltr,
Doureier boull war an traez glan,
Ho tilezet n'em bije ket
Nemet da vont kuit gant Noise.

## V — BANVEZ BORRAC'H.

Neuze e tegouezjont e lez Borrac'h. Teir gwech e pokas Borrac'h da Fergus ha d'e vibien, ha da vugale Usnac'h, ha da Zeirdre. Ha Borrac'h a lavaras:

— Eur banvez am eus evidout, Fergus. Berz-hud a zo warnout nac'h kemer perz en eur banvez pa vezez pedet.

Pa glevas Fergus, e ruzias gand ar gounnar eus soliou e zaoudroad betek kern e benn.

— Touet em eus, emezan, da Gonor, kas bugale Usnac'h d'ezan, en deiz end-eeun ma touarjent en Iwerzon. Ha fall eo d'it, Borrac'h, lakaat an hud da c'hoari warnoun.

—Hag a ran koulskoude, eme Vorrac'h. Hag an hud-se, n'eus kadour ebet a c'hall herzel outan. Deus da gemer perz er banvez.

Fergus a c'houlennas ouz Noise petra ober.

— Gra, eme Deirdre, ar pez a c'houlenner diganit, mar deo gwelloc'h ganit dilezel mibien Usnac'h. Ker e ve paea eur banvez, evelato.

— N'o dilezin ket, eme Fergus. Kas a rin ganto va daou vab d'o ambroug da Emain, Illann Kenedus ha Buinne Rouz Didruez, Hag e vint atao dindan va gwarez.

—E gwir, eme Noise, kement-se n'eo ket nebeut. Hogen brec'h ebet nemet hon hini n'hon difennas betek-hen.

Hag ez eas Noise, droug ennan, diouz an ti, Andle, Ardam, daou vab Fergus ha Deirdre war e lerc'h. Enkrezet bras e voe Fergus goude-se.

## VI — WAR HENT EMAIN.

Skei a reas bugale Usnac'h dre an hent berra war-du Emain. Deirdre a lavaras:

— Eun ali fur a rofen d'eoc'h, ha c'houi divarrek d'e heulia.

—Pe ali? eme Noise.

— Mont henoz da Enez Rac'hlinn, etre Alba hag Iwerzon, ha menel eno ken n'en devo Fergus echuet gand e vanvez. Evel-se e c'hello Fergus mirout e le, hag erbedet e vo ho puhez.

— Sed eun ali fall, eme Illann Kenedus ha Buinne Rouz Didruez, ha nebeut a fizians ac'h eus ennomp. Hag hon-unan-penn e vefemp, ne vefemp ket trubard d'eoc'h. Ne selaouimp ket da ali.

— Siouaz, eme Deirdre, gwa ni p'hon eus fiziet e Fergus, en deus hon dilezet evid eur banvez.

Neuze e savjont beteg Arouez ar Grug Wenn, e menez Fuad. Deirdre, a oa chomet war-lerc'h, en em rôas da gousket en eun draonienn. Noise, o welout ne oa mui ganto, a yeas war e giz daveti. O tihuni edo p'he c'havas.

— Perak out manet aman? emezan.

— Ar c'housked a zo deut warnoun, emezi. Eur weledigez am eus bet.

— Pe weledigez? emezan.

— C'houi ho-tri am eus gwelet, hag Illann Kenedus, dibenn ho-pevar, ha Buinne Rouz Didruez, e benn war e ziouskoaz hag hep dont war ho skoazell.



Va c'halon a zo e kanvou, eme Deirdre, rak eur goabrenn wad a welan a-zioc'h da benn. Hag eun ali a rofen d'it, mab Usnac'h.

— Pe ali? eme Noise.

— Mont henoz da gastell Dalgan, ti Kuc'hulan, ha chom eno betek ma vo distro Fergus, pe vont da Emain dindan warez Kuc'hulan.

— Ne rin ket, eme Noise. N'em eus ket aon.

Neuze e reas Deirdre eur ganenn:

— A Noise, sell ouz ar goabrenn,
Dilusk a-us d'az penn en oabl.
Eur goabrenn ruz, eur goabrenn yen
A welan war Iwerzon c'hlas.

— Va c'halon, eur maen a enkrez,
Pounner a strafuilh hag a geuz.
Henoz, brezelourien yaouank,
Hanaf ho teiziou a vo leun.

— Argas a rez ez kounnar dall
Deirdre fur he divoc'h livrin,
N'hon eus ket aon, a lavarez,
Ne gemerimp ket da ali.

— Dibaot a wech, mab hael Usnac'h,
Gwechall, ne sentes ket ouzin,
P'am c'hases ganit war al lestr
Hon douge da vro ar Reter.

## VII — MIBIEN USNAC'H EN EMAIN.

Pa voe echu ar ganenn-se ez ejont dre an hent berra da Emain.

— Gouzout a ran, eme Deirdre, penaos e c'hellot anaout trubarderez ar roue.

— Penaos 'ta? eme Noise.

— Mar doc'h pedet da vont er sal ma eman Konor hag uhelidi ar vro, leal e vo ar roue en ho kenver. Mar doc'h kaset e Sal ar Skourr Ruz, ha ma chom Konor en e hini, trubard e vo.

Diraez a rejont dor Emain, ha darc'haoui outi gand eur morzol prenn, o c'houlenn an digor. Piou oa eno, a atersas ar porzier. Tri mab Usnac'h, a voe respontet, daou vab Fergus ha Deirdre. Lavaret e voe kement-se da Gonor, a c'halvas e vevelien hag a c'houlennas outo ha pourvezet mat e oa Sal ar Skourr Ruz a voued hag a zied. Ma vije dastumet pemp strollad kadourien Ulad, emezo, a-walc'h a vije da voueta ha da zieta an holl, hag ouspenn.

— Neuze, eme Gonor, kasit di bugale Usnac'h.

Lavaret e voe kement-se d'ezo.

—Siouaz, eme Deirdre, droug bras a c'hoarvezo ganimp, pa n'hoc'h eus ket selaouet va c'homzou. Amzer 'zo c'hoaz, evelato, da dec'hout.

— Ha ne rin ket, eme Illann mab Fergus. Biskoaz n'omp bet aonik ha digalon. Mont a rin da Sal ar Skourr Ruz.

— Hag a raimp, eme Noise.

Mont a rejont. Ha kaset e voe daveto mevelien gant kig ha meuziou c'houek hag evaduriou mezvus, ken na voe mezo o holl ambrougerien hep dale. Int, avat, ne zebrjont ha ne evjont ket, skuiz ma oant gand an hent o doa graet.

Hag e lavaras Noise:

— Degasit d'imp taolenn-wezboell Konor.

Degaset e voe d'ezo. Lakaet e voe tudigou ar gwezboell war an daolenn. Noise ha Deirdre en em rôas da c'hoari.



Konor, en e sal-hen, a lavaras:

— Piou ac'hanoc'h a yelo da welout ha miret he deus Deirdre he c'hened hag he neuz gwechall?

— Mont a rin, eme Leborc'ham.

Leborc'ham, avat, a gare Noise dreist pep tra er bed. Meur a wech e oa aet da Alba da gas d'ezan doareou ar vro pe da zegas keleier anezan. Hag hi d'al lec'h ma edo Noise ha Deirdre. Edont azezet o c'hoari, an daolenn-wezboell etrezo. Leborc'ham a bokas d'ezo en eur lenva. Neuze e lavaras:

— Fall eo d'eoc'h kaout an daolenn-wezboell-man. N'eus netra a gement en deus Konor muioc'h a geuz d'ezan eget an daolenn-se, nemet Deirdre hec'h-unan. Da welout ha miret he deus Deirdre he c'hoantiz hag he neuz oun bet kaset aman. Eun torfed bras a vo graet henoz en Emain, a-eneb ar fealded touet d'eoc'h, ha ne vo ket a noz gwasoc'h betek diwez an amzeriou.

Neuze, Leborc'ham a lavaras:

— Prennit, mibien Fergus, emezi, an doriou hag ar prenester war Sal ar Skourr Ruz. Mar doc'h taget, stourmit keit ha ma c'hellot, ha salo ma chomo an trec'h ganeoc'h!

Hag ez eas kuit, ankeniet hag o skuilh daerou tomm beteg ar sal ma edo Konor. Heman a c'houlennas outi pe gelou he doa degaset.

— Kelou mat ha kelou fall am eus evidout, emezi.

— Lavar d'in, eme ar roue.

— Setu aman ar c'helou mat am eus, eme Leborc'ham. Tri mab Usnac'h a zo deut davedout aman, an tri c'hadour penna e nerz hag e neuz, en herrded hag en haelded, e kadarnded hag e kuriou en Iwerzon abez, en Alba hag er bed bras. Hag hiviziken e tec'ho

holl dud Iwerzon evel evned dirazout, o veza ma vo mibien Usnac'h ganit. Setu aman, avat, ar c'helou fall am eus. Ar plac'h vrava a oa er bed pa 'z eas diouz Iwerzon he deus kollet he braventez.

O klevout se, e c'houzizas gwarizi ha gourvenn Konor. Hag e kendalc'has da eva, hag an holl a-gevret gantan, ken na sonjas eun eil tro e Deirdre. Goulenn a reas:

— Piou a garfe mont da welout ha miret he deus Deirdre he c'hened hag he neuz?

Teir gwech e c'houlennas hep kaout a respont. Neuze e lavaras da Drendorn:

— Ha gouzout a rez, Trendorn, piou en deus lazet da dad ha da vreudeur?

— Noise, eme Drendorn, en deus o lazet.

— Ma, eme Gonor, kae da welout. Rak ne deus ket war gein an douar a blac'h kaeroc'h egeti.

Trendorn a yeas. Pa ziraezas Sal ar Skourr Ruz, serret e oa an doriou warni hag ar prenester. Spont o grogas ennan, hag e lavaras:

— N'heller ket tostaat ouz bugale Usnac'h. Debret int gand ar gounnar.

Goude, avat, e kavas eur prenestr a oa chomet digor, hag e sellas drezan e-barz.

Hogen Deirdre, a oa lemm he sell, a verzas an den hag e ziskouezas da Noise. Noise, a oa unan eus an dudigou-wezboell en e zourn, e strinkas ken akuit ha difazi ma tizas lagad Trendorn; hag heman, e lagad war e jod, a yeas da gaout Konor da zisplega d'ezan an darvoudou.

— Ahont, emezan, eman eur plac'h a c'heller c'hoantaat dreist holl verc'hed an douar, ha Noise a vo roue ar bed ma chom gantan.



## VIII — AR STOURM E-TAL SAL AR SKOURR RUZ.

Pa glevas Konor, e voe ken leun a gounnar hag a erez ma c'hourc'hemennas d'e strolladou kadourien mont raktal da argadi Sal ar Skourr Ruz. Mont a rejont, o leuskel teir youc'hadenn vraouac'hus hag o stlepel etivi ha skodou-tan e-barz. Bugale Usnac'h a c'houlennas piou oa er-maez.

— Konor hag Uladiz, a lavarjod.

— Hag e fell d'eoc'h terri al le hoc'h eus touet da Fergus? eme Illann Kenedus.

— Toui a ran ,eme Gonor, ho pezo keuz da veza dalc'het va gwreg.

— Sell, eme Deirdre, Fergus en deus hor gwerzet, Noise.

— M'en deus ho kwerzet, eme Vuinne, ni n'ho kwerzimp ket.

Hag ez eas er-maez hag e lazas teir gwech hanterkant gwaz, hag e vougas an etivi, hag e lakaas an holl enebourien da gila.

— Piou a ziarbenn va holl gadourien? eme Gonor.

— Me, Buinne Rouz Didruez, mab Fergus.

— Eur prof a rôin d'it, eme Gonor, ma tilezez mibien Usnac'h.

— Pe brof? emezan.

— Eur c'hantrev.

— Ha petra ouspenn?

— Va fizians, hag eul lec'h er c'huzul.

— Asanti a ran, eme Vuinne.

(Hogen en noz-se, dre vurzud, e teuas ar c'hantrevse da veza fraost ha difrouez, hag anvet e voe Lanneg Rannidigez Vuinne diwar neuze.)

Deirdre, avat, he doa klevet kement a oa bet lavaret.

— E gwir, emezi, Buinne en deus hon dilezet evel e dad.

— Toui a ran, eme Illann Kenedus, n'ho tilezin ket, keit ha ma chomo va dourn krog er c'hleze-man.

Ha ez eas er-maez hag e reas teir gwech tro ar Sal hag e lazas teir gwech hanter-kant a Uladiz, hag o heja eun eteo war enaou en e zourn, e stagas da skigna strolladou Konor ken na gredent ket tostaat ouz Sal ar Skourr Ruz.

Hogen Konor a gasas Fiac'ha e vab, da stourm ouz Illann Kenedus. Hag hir amzer e padas an emgann etre an daou gadour, ken na zeuas Konall war skoazell mab Konor. Hag e lazas Illann mab Fergus.

Neuze, Uladiz a dostaas ouz ar Sal, o teurel etivi ha skodou-tan adarre. Ardam a yeas er-maez, a vougas an tan hag a lazas tri c'hant kadour e-doug trederenn genta an noz. Hag e-doug an eil trederenn, Andle a yeas er-maez da ziwall ar sal, hag e lazas diou wech tri c'hant brezelour, ar re grenva anezo holl. Konor a atizas neuze e gadourien, hag ez eas Noise er-maez e-pad an drederenn diweza, ha keit ha ne gontor ket traezennou ar mor ha deliennou ar c'hoad ha glizennou al lanneg ha steredennou an oabl, ne gontor ket kennebeut ar re a ziskaras. D'ar beure, ec'h en em gannas a-nevez Uladiz ouz Noise, o lakaas e teir eurvez dindan dec'h.

Hag ez eas Deirdre davetan, o lavarout:

— Eur stourm kaer hoc'h eus graet. Hogen n'eo ket echu c'hoaz.

Neuze, bugale Usnac'h en em lakaas kein ouz kein, Deirdre e-kreiz, o skoedou stag ouz stag. Teir gwech e lammjont er-maez, e-giz levned, dreist mogeriou Emain, o laza tri c'hant gwaz bep gwech.



## IX — MARO BUGALE USNAC'H.

O welout se, ez eas Konor da gaout Katba an drouiz.

— Katba, emezan, taol war bugale Usnac'h eur breou drouizel bennak. Rak emaint o vont da ziskar ha da zistruja bro Ulad. Va ger a rôan d'it na rin droug ebet d'ezo, gant ma vennint en em glevout ganin.

Katba a gredas ar pez a lavare. Strobinellet e voe gantan mibien Usnac'h. Eur mor gludek a c'halvas en-dro d'ezo, ma edont evel tud o neuial er prad, ha Noise o tougen Deirdre war e skoaz gand aon na vije beuzet. War-hed daou droatad en a-drenv, edo Uladiz ouz o hega, hep kredi mont re dost, betek ma kouezas o armou diouz daouarn mibien Usnac'h. Kroget e voe enno neuze. Konor a c'hourc'hemennas d'e gadourien o laza. Hini, avat, ne sentas. Peb unan a oa bet gwechall e gwazoniez ha gopr Noise.

Eur gwaz a oa eno, Maine Dourn Ruz, mab roue Loc'hlainn. Ha lazet oa bet e dad hag e zaou vreur gant Noise. Laouen e vije, emezan, da drouc'ha pennou mibien Usnac'h, evid en em zic'haoui.

— Ra varvin ar c'henta, eme Ardam, me ar yaouanka, ma ne welin ket maro va breudeur.

— Nann, eme Andle, d'in da vervel ar c'henta.

— Naren, eme Noise. Eur c'hleze a zo ganin, am eus bet digant Manannan mab Lir, ha neb a zo tizet gantan a varv diouz ar c'henta taol. Ra vo stlapet ouzimp a-gevret, ha ne welimp ket ar re all o vervel.

— Mat eo, eme an holl. Astennit ho pennou a-gevret.

Hag ez astennas an tri brezelour mat-se o fennou a-gevret war an hevelep piltoz. Maine o zrouc'has en eun taol gant kleze hud Manannan. Ha teir lenvadenn a ganv a zeuas gant gwazed Ulad.

Deirdre a voe degaset d'ar roue, ereet he daouarn a-drenv d'he c'hein.

## X — MARO DEIRDRE.

Eur bloavez e chomas e-tal Konor. Hag e-pad an holl amzer-se, ne voe ket gwelet a vousc'hoarz war he diweuz; ne zebras ha ne gouskas ket he gwalc'h, ha ne savas ket he fenn a-ziwar he barlenn. Pa zeue farwelled d'he diduella, e lavare:

— Daoust pegen brao d'ho taoulagad
Ar vrezelourien en Emain,
Bravoc'h c'hoaz oa gwelout gwechall
Mibien Usnac'h dirag o zi.

— Noise, gant mez kraonkelvez flour
E walc'hen e-kichen an tan,
Ardam, gant houc'h pe karv saourek,
Andle, gant keuneud war e gein.

— Daoust pegen c'houek d'eoc'h an dour-vel
A ev mab Ness ar rendaelour,
C'houekoc'h e oa ar magadur
A roe d'in Noise war ar ribl.

— Daoust pegen flour da skouarn ar roue
Ar fleütou hag ar c'hornou-boud,
Flouroc'h kant gwech en Alba gaer
E oa d'in mouez vibien Usnac'h.

— Son eun houlenn, mouez voud Noise,
Eur vouez da selaou da viken,
Ha mat e oa mouez krenn Ardam,
Ha mat e oa mouez skiltr Andle.



— A spered karet, start ha reiz,
Brezelour bras, karet, dilorc'h.
Koad Fal, goude treuzet ganimp,
Emziviz laouen, beure mat.

— Lagad karet gand ar merc'hed,
Lagad garv d'an enebourien,
Goude tro ar c'hoad, bodad hael,
Mouez karet dre an noz tenval.

— Ne gouskan mui, na noz na deiz,
Hep moug e van va ivinou,
Va spered a lamm er pellder,
Ne zebran mui, ne c'hoarzan mui.

— N'em eus na peoc'h na levenez
En uhelvodad tud Emain,
N'em eus na dudi na diskuiz,
Na ti brao, na kinklerez kaer.

— Daoust pegen brao...

Pa glaske Konor he habaskaat, e lavare:

— A Gonor, petra glaskez c'hoaz?
Enkrez ha doan ac'h eus graet d'in,
Endra vevin n'em bezo ket
Nemeur a garantez ouzit.

— An den brava dindan an oabl,
Hennez a garen ar muia,
E lamet ec'h eus diganin,
Ken na varvin, n'e welin mui.

— Dioujod limestra, diweuz ruz,
Malvennou du evel ar c'houil,
Dent e-giz perlez, liou an erc'h,
Kribenn du war eur c'horf gwenn-kann.

— Anavezet mat oa ganin,
E-kreiz Albaniz, e zilhad,
E vantell vouk er vodadeg,
Hag he gwrimenn vroudet aour ruz.

— E doneg satin, tenzor bras,
Kant dourn aet enni, niver c'houek.
Evit he brouda, anat eo,
Hanter-kant onsad kouevr melen.

— Eur c'hleze gand eun dournell aour,
Daou speg efreizus o begou,
Eur skoed e vevenn aour melen,
Hag eur bos arc'hant en e greiz.

— Na dorr ket hizio va c'halon,
Hep dale pell e vin em bez,
Krenvoc'h an doan eget an donn,
A Gonor, hen anaout a rez?

— A Gonor...

— Piou e kasaez te outan ar muia eur ar re a welez? eme Gonor.

— Te, heb arvar, emezi, ha Maine Dourn Ruz.

— Eur bloavez e chomi eta e ti Maine, eme Gonor. Roêt e voe da Vaine. Antronoz ez ejont d'ar bodad e Tamair. Edo hi er c'harr a-drenv Maine. Ha gouestlet he doa chom hep kaout daou ozac'h war eun dro endra vevje.

— Ma, Deirdre, eme Gonor, henvel out ouz eun danvadez etre daou dourz, me ha Maine.

Dirazi e oa eur roc'hell vras. En em strinka a reas ouz ar roc'hell, ma tarzas he fenn ha ma varvas.

Tonkadur bugale Usnac'h beteg aman.

Addispleget gant
Roparz HEMON.

# Envorennou Twm o'r Nant

*(Kendalc'h)*

**TRUBUILHOU**

Staga a rejomp d'ober hon annez er *Bylchau*, eun tammig mereuri hag a oa d'an *Nant*, war lez an hent eus *Nantglyn* da *Llansanan;* hogen va zud-me, dreistholl eur c'hoar d'in, ne felle ket d'ezo e chomjemp eno ; ha me neuze ha kemer eun tamm ti bihan e traon kêr *Dinbych*, hag a anved *Ale Fowlio*. Bez' e voemp eno war-dro daou vloaz, o kaout foenn ha peuri a ziwar-dro, hag o terc'hel teir buoc'h ha pevar marc'h. Va labour-me oa charreat prenn diouz *Gwaenynog* da *Rhuddlan:* ha trec'h edon da bep chalbonter all da garga hag e kement labour a sell ouz embregerez ar c'hoad. Hag abalamour da se e veze ret d'in sikour hag en em skuiza er c'hoad gand ar re all, panevet ma krogas va gwreg da glemm dre m'edon diboell a-walc'h evit derc'hel va c'hezeg pell diouz o boued hag en em faeza va-unan evit tud all. Neuze

va gwreg am alias da vont da garga diouz an abardaez pa ne veze den all ebet oc'h ober hag e teujehi ganen d'am skoazella : ha sed a voe graet. Hogen, diwar genderc'hel pell amzer evel-se, ha va gwreg dougerez, tenn d'ezi trei rod ar c'havr gant spegou houarn, me a ijinas sternia ar c'hezeg war eur gorden da sevel ar prenn evid e garga. Ha, goude desket d'ar c'hezeg tenna ha derc'hel, ez oa aesoc'h d'am gwreg ha d'in-me ober hol labour. Sed aze ar wech kenta ma voe graet gand ar c'havr war gerdin e Kembre ha Bro-Saoz. Diwar neuze e voemp peoc'h hag habask e-lec'h beza o poania e-mesk chalboterien all.

Eun dro ma'z oamp aet d'ar c'hoad ha ma klaskemp karg, petra a welis-me war c'hlann kanol *Gwaenynog* nemet e-leiz a roudou karniou kezeg. Anat oa ez oa bet eno bec'h bras o klask sevel eur wezenn, hogen, e-lec'h dont, ez oa aet pelloc'h etrezeg ar ganol eget n'edo da genta, ma rankas daou chalboter hag eiz a gezeg he lezel eno. Chom a ris souezet eun tamm dirag ar wezenn ; ha me neuze, gant va zri marc'h hag eur ruilhenn, he zenna ac'hano hag he c'harga, va gwreg, va loened ha me nemetken.

Da Gala Mae, da zibenn an daou vloaveziad, ni a guitaas *Ale Fowlio* evit mont da oueled kêr en eun ti koz ; hen adsevel a ris hag ober krevier eno ha pep tra ret.

En hanv warlerc'h ez oa koad *Bychymbyd* da charreat ha bez' e voemp gantan betek diwez ar bloazse ; d'ar pred-se e teuas ar rogn war ar c'hezeg hag e varvent hag an trôadur-penn pe ar penn-foll da echui, ha goude-se an tailhou hag ar marc'hadour prenn aet arc'hant d'ezan da strad ar mor ; redet e voe d'ar poent-se war va lerc'h en abeg d'an tailhou; kuzat a ris neuze daou varc'h, hag eur mignon d'in



a brenas ar c'harr hag hen fizias ennoun goude ; evidoun-me, avat, e werzis kement tra oa en ti, ma ne chome mui ganen eur gwele zoken da gousket nemet gouzer, hag eun nebeut dilhadou, prenet gand unan eus va amezeien, hag o lezas ganen e prest evid eur pennad. Goude-se n'em boa ken netra all da ober nemet kemer da genlodeg eur gourzen, hag a oa d'ezan tri a virc'hed, ha gand e dri d'ezan ha va daou-me kas an denn en hent, egile o lavarout eo hen eo o fiaoue nemet ez oan paeet gantan evid e sikour da garga. Evel-se e vezemp o charreat da *Dreffynnon* ha lec'hiou all. Bez' ez oa eno eun hailhon a zen pinvidik ma tleen dezan eun tamm leve bennak evid eur peurvan, ha n'helle ket lakaat harz war an denn dre m'edo houman en ano eun all.

D'an diwez e ris anaoudegez gant mengleuzerien a gontelez *Fflint*, hag i am lakaas da sevel eun *interlude;* hen ober a ris war « Weledigez Tro ar Bed » e derou ar *Bardd Cwsg*; pevar ac'hanomp a veze ouz hen c'hoari ; hag e-pad ma c'hoarien e voe lakaet harz warnoun e *Brickill,* en ano *Mostyn Calcoed* evit mont d'an toull-bac'h. Kred a rôis betek dalc'h al lez-varn hag etre ar pez a c'houneze an denn ha me eus va zu dre c'hoari, e paeis va dle, gant kalz a vizou ouspenn.

Pa zeuas dilost ar bloavez me a zalc'has ar c'harr hag eur marc'h hag e rôis da anaout e c'hoarijen gand ar re-se. Sevel a ris eun *interlude* da c'hoari gant daou zen. Kenderc'hel a ris ganti tro-war-dro ha da bell ha gounit e-leiz a arc'hant. An destenn anezi oa « A-zivout Pinvidigez ha Paourentez. »

Sevel a ris eun all adarre da c'hoari etrezomp hon-daou : « Diwar-benn Tri C'heneil an den da la-

varout eo ar Bed, an Natur, an Askre », hag e rejomp ganti ken bras berz ha gand an hini all.

Ha goude skuizet war hounnez e savis eun all war an destenn, « Ar Roue, Ar Barner, An Eskob hag Al Labourer » ha gant houman e kendalc'hjomp pell amzer. Boas edon p'edon war-nes kemma c'hoariadenn, d'o moula ha d'o gwerza ; aes e veze kavet gwerz d'ezi hag evid eur priz mat.

Eur wech skuizet dre rei peziou-c'hoari e savis eun denn hag en hent da chalbotat diouz *Caer* (Chester) betek *Dinbych* evid eur c'henwerzour ha tud all. Mat a-walc'h ez ae an traou ganen a-benn neuze : bez 'em boa danvez en ti hag eur c'harr krenn da charreat. Kenderc'hel a ris gand ar vicher betek ma teuas ar c'harr krenn da veza eur c'harr doubl, gant c'houec'h a gezeg mat kichen-ha-kichen ha pevar madik a-walc'h ouz ar c'harr bihan. Bez' e tenne ar c'houec'h war-dro pemp tonenn bouez hag ar c'harr all war-dro diou donenn hanter. Kenderc'hel a ris da charreat evel-se diouz *Caer* e-pad daouzek vloaz pe dost, ken na zeuas tud fallakr eus kêr da glask tabut ouzin ha da lakaat diskenn war va fae, ha kement tra a c'hellent ober a-hend-all en o gwarizi. Dont a ris neuze da yenaat kalzik ouz *Caer* hag e stagis adarre da charreat prenn. Eun hanter vloavez e ris ar vicher diouz Koad *Y Fron*, da lavarout eo Koad *Rug*, a *Gorwen* betek *Rhuddlan*, ha meur a dro ivez betek *Caer;* hogen bez' em boa d'ar marese 'en holl war-dro tri c'hant lur saoz d'in vaunan (4). Dre m'edon taer d'ober va gwella, avat, e

(4) Al lur saoz pe lur *sterling* a dalveze 25 l. gall en amzer m'en doa an arc'hant kement ha kement a dalvoudegez en diou stad.



stagis da charreat prenn diouz kalz a lec'hiou pan eas kenwerz *Caer* da fall.

E-leiz a brenn am eus charreet diouz *Bathafarn* ha *Parc Pysgodlyn*, diouz *Euarth* ha Maner Uhela *Llanfair*, diouz *Cyffylliog*, *Bachymbyd* Bihan, ha *Bronheulog* hag adarre diouz *Gwaenynog* ha *Segrwydd* Uhela diouz *Ty 'n Pwll* ha meur a lec'h all.

## PAOTRED AL LEZENN

Eun dro bennak, p'edon evel ar roue David war lein e di, dibreder-tre em c'hêr, e teuas e kêr eun eontr d'in, hag a oa breur d'am zad ha va faeron. Harzet oa bet da veza kaset da *Ruthyn* en abeg da dregont lur saoz a zle. Barrek a-walc'h oa d'o faea nemet e vije rôet d'ezan eur pennad termen ; setu perak e voe kaset beteg ennoun ma teujen da gred evitan da c'hortoz dalc'h al lez-varn. Ha me ha mont, ha, pa zeuas an amzer, ez is gantan da *Wrexham* beteg an urcher en doa lakaet harz warnan. Alia a reas heman va eontr, ha me ivez, d'e baea en doare ma c'hellje, e kemerje an arc'hant evel-se, a-nebeudou, ha sed a voe graet. Hogen daoust da se an hini koz a zalee da baea hag an urcher bep tro a lakae mizou warnan betek ma'z eas e zle war greski ha d'an diwez, sede va eontr war dec'h. Neuze avat e teuas davedoun tri a « feiliaid » (5). Me, gwidrëus a-walc'h va spered, a gomzas brao outo hag o mezvias. An hini ma'z oa ar paper gantan a yeas d'am gwele gand ar mevel da gousket ha pa voe kousket me a gasas eur plac'h yaouank, hag a oa em servij,

(5) Evid ar ger *beili, beiliaid* ha pelloc'h *ceisbwl, ceisbyliaid* ne welan ger brezonek ebet, nemet « serjant, serjanted », ha « rekord, rekorded », deut eus ar galleg.

da gemer digantan e zoug-paperiou da gaout d'in ar paper ; hag a voe graet. A-benn eur pennad e c'houlennis digand ar baotred pe wir o doa da chom eno. Hag i neuze ha sellout an eil ouz egile, heman o tamall an hini all ; evit trouc'ha berr n'o doa en drose netra all d'ober nemet trei kein. Mont a ris beteg an hini ma 'z oa va eontr dleour d'ezan ha diviz outan e taskorje va eontr ha me e arc'hant d'ezan dre ma c'helljemp ; sed a voe graet. Hag an urcher ha kas e-pad an noz eur c'hannad d'ar c'hredour hag heman a reas eur paper evid an *attorney*, d'ar c'hannad da gas gantan. Neuze an urcher a aozas eur paper diwar e zourn e-unan hep sinatur na *sheriff* nag eil-*sheriff* ebet outan, hogen e labour-hen penn da benn. Fellout a reas d'in gwelout ar paper ha kement-se a voe anavezet ganen ha gant tud all, war eun dro, dre m'edo ar paper kenta o rei d'eomp eur skouer a skritur ar *sheriff*. Petra bennak, kaset e voe ganen ha gant va amezeien kenetrezomp c'houec'h pe seiz a « geisbyliaid » da sutal brulu war eun dro.

## DIANNEZADUR DA GONTELEZ DREFALDWYN

Pelloc'h, dre ma 'z ae war fallaat ar chalbotat diouz *Caer*, hag en abeg d'am nec'h ha d'am aon rag ar pez-fall a urcher-se, e kemeris eur c'hoad digand eur Yann *Stokes* a *Groesoswallt*, hag ar c'hoad a oa war zouar *Dolobran* e kontelez *Trefaldwyn*. Kemer a ris ar c'hoad hag ar vereuri gantan hag ez ejomp di. Eun atant mat oa eno hag eur vilin ouz e heul hep beza re ger en holl. Chalbotat a ris dre eno, ober war dro an douar ha feurmi kalz anezan. Etretant edo an diaoul gand e labour hag eun neo-doaz en doa da verat d'in aman c'hoaz bara ar glac'har. Resev a ris eun paper em eneb. Ha me ha kompren ha mont be-



teg urcher *Dinbych* da c'houlenn ma vijen lezet e peoc'h eur pennad dre m'edon o paouez staga gant va annez er vro-se. Heman a skrivas evidoun eul lizer hag, hegarat-tre ouzin, va lakaat a eure da vont d'e rei a zourn da zourn d'an *attorney*-hont hag e troje, emezan, pep tra da vat. Ha me ken laouen ha tra war gein va bided d'ar gêr. Degouezet eno, avat, ez en em c'houlennis petra a c'helle beza el lizer. Kemer a ris eur gorzenn-zourn, he lakaat da domma en tan ha c'houeza drezi da c'houde evit digeri ar siell ha, pa voe graet, edon evel « ar re-hont hag an arc'hant e genou ar seier » (6) : aotre a rôe al lizer d'an hailhevod-se d'am c'has dirag ar varn, ar c'henta ar gwella ; ez oan barrek a-walc'h da baea.

## PENN ER C'HREISTEIZ

Pa 'm boe gwelet petra oa ennan, e loskis al lizer ha me ha skara d'an *Deheudir* (kreisteiz Bro-Gembre), daved eun den a *Eglwys Fach* (Iliz Vihan) hag en doa prenet koad *Abermarlais* e kontelez *Caerfyrddin*. Bez' ez oa e *Meifod*, ar barrez m'edon o chom enni, eur maltouter eus ar vro-se hag am henchas, ha me kuit. Loc'ha a ris d'ar sadorn ha d'ar sul da noz ez oan arruet eno hep beza lavaret ger ouz nikun eus va ziad nemet ouz va merc'h hena.

Goude graet marc'had tost da vat a-zivout ar charreat prenn, war c'houec'h kant troatad hed, diouz ar c'hoad da *Caerfyrddin*, e tistrôis d'ar gêr, kenta ma c'hellis. Kas a ris en hent ganen ar c'harr doubl gand

(6) Ar frazenn-se ger evit ger a zo tennet diouz istor Jozeb mab Jakob er Skritur Sakr (Genes. XLII, 27) : ken souezet edo Twm o'r Nant ha breudeur Jozeb o kavout e genou ar seier greun an arc'hant o doa rôet evito.

ar c'hezeg, eiz anezo, hag ober dillo. Lezel a ris er gêr ar c'harr bihan ha va zud. Ne deas kuit ganen er wech-se nemet ar mevel. Mall bras oa ganen pellaat diouz kontelez *Trefaldwyn*. Degouezet ahont ha kavet ganen eul lec'h a zoare evid ar c'hezeg e lezis ar mevel ganto, hag en dro adarre da gemer va gwreg ha va zeir faotrez. Stroba a ris eun nebeut diankachou d'o rei d'eur chalboter da *Bachynllaeth*. Bez' ez oa leun eur sac'h, a zaou voezellad, a levriou, ha dilhadou ivez e seier. Goude kemeret penn an hent ganen ha gand ar merc'hed, ne welis morse an distera lodenn eus hon traou : na karr, na dilhad, na levriou. Gant kalz a skuizder hag a rann-galon e teujomp da benn, yac'h a-walc'h, eus hon dervezioubeaj. Bez' e voemp eur pennad hep kaout eul lec'h d'ober hon annez ennan da veva, nemet war oaledou estren ; hogen dre c'hras Doue, hor mestr, ar marc'hadour prenn, a gemeras eun draf, outan gwir-treiz, evit kant eiz lur saoz ar c'houmanant bloaz. D'eompni d'en em veva diwar ar gwiriou-treiz ha da baea ar c'houmanant diwar ar chalboterez. Dont a rejomp evel-se da gas hon traou war well en eun doare marzus, me, diouz va zu, o charreat gwez bras-tre, ma ne welis, a-c'houdevez war rodou ar vro-se, par d'ezo na moarvat e bro all ebet, war am eus klevet. Kalz a we.. am eus karget, ha deut oun bet ganto da benn o hent, lod anezo a gant troatad hirder, lod all a gant hag hanter kant troatad, ha daou c'hant, en o fez ; ar brasa anezo — graet e veze anezi ar wezenn-roue — he doa daou c'hant ha pevar troatad ha daou-ugent ment. Da charreat hounnez ez oa ganen tri re rodou. Ar c'harr a oa daou vrec'h krenv penn-da-benn d'ezan hag eur rod dantek en e greiz hag an trede re rodou diouz an tu-adrenv o vont a-unan gand ar re



all evel pa ne vije bet nemet peder rod. Dre ma teuen d'ar c'hoad da garga ar wezenn-se e teredas tud ar vro, diouz hentou ha keriadennou, evel pa vijen bet dre eno evit c'hoari *interlude*. Kalz eus an dud abouez a lavare ne zeujen biken a-benn da garga ar wezenn-se, ne dalvezje ar c'hlaoiou da netra evit dibrada seurt sammou. Bez' en doa an tamm pemp troatad ha daou-ugent hed ha divrazet oa bet a-zoare. Gwinta a ris ar c'havr a-us d'ar penn a-raok anezan hag ar c'hezeg hen dibradas hep poan ; ha me neuze ha ruilha ar re rodou a-drenv ken pell ha ma c'hellis dindanan ha kas ar c'havr d'e benn all. Pedi a ris ar re a oa eno o sellout da lammet war al lost ha neuze e savis ar penn a-drenv d'e garga war ar c'harr. Ha goude kaset ar c'harr war-araok hag eillec'hiet ar rodou a-drenv ez is d'an hent ha betek *Caerfyrddin* heb ober kement ha terri eul lagadenn stern. Hogen eur wech erruet e kêr, e toull dor Straed ar Roue, ar c'hezeg sterniet war zaou ha leun an nor ganto, tal ar wezenn a stoke ouz ar volz. Sede rummadou a dud ar marc'had o tont d'en em voda en dro d'in hag o toui ne dafen biken dre an hent-se. Me avat, goude beza chomet eur pennad mantret, a gavas skor, digant lod eus ar re a oa eno, dre ginnig d'ezo da eva, evit kas ar rodou doun er rollec'hiou ; hag evelse dre m'oa meur a hini o rei dourn d'al labour e teuis a-benn anezi. Mont a rejomp da c'houde, tri pe bevar, da borz ar *Bod Ilio*, eun davarn ma oa ennan barrinier koad hag a voe prestet d'eomp. O lakaat a ris dirag ar rodou a-drenv evit sevel ar reman e-keit ha ma teuje ar penn all da soubla dindan ar volz maen, ha sed a voe graet. An arvesterien a laoskas eur c'harm skiltrus en eur welout eur seurt

taol ha meur a hini anezo a evas da yec'hed va mevel ha me en abeg d'hon taoliou kaer.

## TRI C'HAMARAD KOZ

Edo a-hend-all ar c'hoz krign beo speg ennoun dalc'hmat. Petra a zegouezas ganen war va hent eun deiz nemet tri eus koz ouenn « ceisbyliaid » kontelez *Trefaldwyn*. Hag i da genta holl ha tapout krog en denn ha ganti d'eun ostaleri e *Llandeilo Fawr*, tost d'al lec'h m'edon o terc'hel an draf gant gwiriou treiz. Mont a eure kounnar ennoun dre ma n' oa ket lezet ar c'hezeg da zont d'o marchosi o-unan ha ma 'z oa ret paea va c'hanfarted antronoz. Petra bennak, tabut a savas ha me ha staga da skei: diskar a ris daou anezo d'an douar ha kenderc'hel d'o c'hanna ; etretant sed an trede o tont. Pa welas heman e genseurted d'an douar e teuas d'in dre an a-drenv hag e tapas krog ennoun a dro-vriad ; hogen, dre zegouez, ec'h erruas eno eur c'hoziad, *Rice* e ano, eus an *Drefnewydd* hag e voe graet ar peoc'h. Ar « bailiaid » o doa galvet an archerien ha ganto e tremenis an noz, eur c'horfad imor ennoun. Mignoned d'in a oa e toull an doriou ha m'o dije kavet tu, o stal o dije graet raktal d'an tri « cheisbwl » ; hogen barner a beoc'h kêr am pedas da veza ken habask ha ma c'helljen, e felle d'ezan kompeza an traou diouz ar beure, — hag a voe graet. Daou zen a voe dibabet: unan diouz o zu hag eun all diouz va zu-me. Goulenn a rejont oad ar c'hezeg ha me ha lakaat ez oant koztre, ha lod anezo dall, evit ma vije kinniget anezo eur priz dister awalc'h — ar pez a c'hoarvezas. Dont a reas ganen an traou da well eget n'edon e gortoz ;



unan o prena hag egile o werza, em boe va Joened en-dro goude paea war dro hanter kant lur saoz.

Dont a ris diwar gement-se da veza anavezetoc'h ha doujetoc'h e-touez an estren eget diagent, 'dre m'o doa meizet ez oa graet gaou ouzin.

## TREMENIDI VURZUDUS

An draf, er bloavez kenta, a voe dister a-walc'h ar gounid diwarni ; va merc'h hena a verke kement a veze resevet eviti ; en eil bloavez avat e voe diouti eur c'hounidigez mat tre ; hag en drede e voe savet diwarni pemzek lur saoz, hogen ne doa ket eur wall hini anezi eno.

Bez' e welemp kalz o vont e-biou en noz hep paea; da skouer ar seurt ma vez graet anezo ar « Gyheureth » pe bugelien-noz ; a-wechou archedou war garr ha kirri-kanv ; a-wechou all heuliadou kanv war droad, ken anat da welout ha ma c'hell beza tra ebet, dreist-holl en noz. Va-unan e spurmantis eun nozvez eun arched war garr o vont e biou d'an draf, hag hen serr ; gwelout a ris ar c'hezeg hag ar stern, ar c'hrennard paotr-marc'h hag ar chalboter, ar c'hribellou reun a vez war gern ar c'harr hag ar rodou o ruilha war vein an hent evel pa vijent bet rodou all ; hag an archedou war droad kemend all, ken fraez all, war eur c'hravaz ha dindan mezer du, nemet unan yaouank eo a gased d'ar vered, neuze e veze evel eul lienenn wenn ; a-wechou all ives e welis eur c'houlaouenn vras o vont ebiou. Eur wech p'edo eur beajour bennak o c'houlenn ma vije digoret an draf, — « Sellit ahont, emezan, sed aze eur piledkanv o tont a-hed girzier an hent bras aman tost » ; ni a chomas evel-se da sellout outan o tont evel diouz

an tu all d'ar c'hleuz ; a-wechou e teue tost d'an hent, a-wechou all ez ae eur pennad dre ar parkeier; a-benn nemeur e rankas ar c'horf dont dre an hevelep hent gand ar piled dre ma 'z oa an hent koz leun a erc'h. Hag eun dro all e voe eur burzud a-zivoud eun den koz eus *Caerfyrddin* hag a veze o kas pesked gand e garr da *Aberhonddu* hag ar *Fenni* (*Abergavenny*) ha *Monmouth*. Dont a rae gantan en dro fourmajou bihan eus *Gloucester*. Gouzout a rae va zud-me edo aet en hent. Garo kenan oa an amzer gant barradou avel hag erc'h ; war-dro kreiz an noz e kleve va merc'hed mouez ar c'hoziad en draf hag o mamm o galvas da zigeri prim-ha-prim ha da c'houlenn gand ar c'hoziad dont d'an ti da domma ouz an tan. Sevel a eure va merc'h ; a-benn ma 'z eas ermaez ne doa den eno, hag antronoz sed aman korf an hini koz o tont war garr : mervel en doa graet en erc'h war menez *Tre'r Castell* ha sed aze ar wirionez diwar benn-se.

Kalz a c'hellfen c'hoaz danevella eus ar seurt traou-se, hogen ne dalv tamm ebet ar boan hen oberdre ne deus ket nemeur a dud ouz o c'hredi.

(*Da genderc'hel*).

Trôet diwar ar c'hembraeg
gand ABEOZEN.



**BUHEZ**

Ped d'an doue a lakaas ez kreiz
eun ene taer, kantreer 'vel ar gwent,
ma roio d'it eur c'heneil all ;
ar moged a bleg en dremmwel,
va c'hoar, petra 'ra d'it ?

Va ene-me 'zo feal evel ar mor,
hag e tro va spered gant koroll ar bed,
va c'halon a lamm gant kalon an douar,
ha va sell a zo stag ouz ar reier.

Ha pa c'houez an avel e tegas d'in
holen ha c'houez hag alan ar pellder,
er c'houmoul e verzan red an amzer,
hag er stered kengalv mil lagad.

R. Hemon

SKEUDENN

Glanoc'h, goulou da zaoulagad,
digenvez e tro ar bed en-dro d'az penn ;
da jod hir,
ha da c'hourenn hiroc'h, hiroc'h,
ha da vizied sounn ha treut,
melen ha disliv.

Gwagennou heson
ar stered,
sonerez tano, sonerez trumm,
safronerez pemp balafenn,
safar pemp mil taboulin.

R. Hemon.

# Notennou

## « ARABAT EO KOLL AN NORD ! »

Brao e vo doare Breiz en 22$^{vet}$ kantved, a gave d'in pa lennen e *Gwalarn* beaj souezus an Aotrou Bimbochet! Nemet ne lavaren ket, evel Donalda Kerlaban o sonjal en hor c'hantved tenval ni: « *Na dudius e tlee beza!* » Ha goude klevout en deiz all ar brezegenn a reas Adaqi d'he c'henveajourien war harzou ar Vro villiget, — nepell diouz va c'heriadenn, — e voen evel mantret; he diougan-kimiad (« *Ar vro-se, hag hi kouezet ken izel, a savo adarre* ») ne voe ket evit va frealzi.

Re lous euzadenn lous Enez Aremorika! re ziskiant gopridi Brittia! hag an enskrivadur « *Unvaniez a ra Nerz* », eun enskrivadur goapaus war dalbenn kinviek eur c'hoz ti-azeul dismantret n'eo ken...

Gwel a se, ar breinadur gall a vag hor brug.

Er sizun diweza e lennen eul levr gallek rôet d'in gand eur c'heneil tûet da lenn galleg, — evel meur a hini eus va c'heneiled. Ar skrivagnour (1) a zanevelle eur veaj graet gantan dre Vro-C'hall an amzer-man. Ma! gwall henvel e oa ar veaj-se ouz marc'hekadenn

(1) 'André Harlaire : « mais non », e trede levr « Chroniques » eus levraoueg ar « Roseau d'Or » (niv. 14) (Plon-Nourrit, Paris).

Bimbochomaros e Bro Oestrumnis! Selaouit 'ta:

« *Kreisteiz, Reter, Hanternoz, Kornog ha Kreizenn ar vro,* emezan; *mont a rin. Me va-unan-penn ez in dre Vro-C'hall, war-du Bro-C'hall. (Perak, avat, pa sonjan e Bro-C'hall, e fell d'in bepred mont d'an ti-hent-houarn?)* »

Hag ez eas kuit eus e diig du-hont war ribl an Dordogne da glask Bro-C'hall, evel ar barz « *a oa o klask Kêr-Is* » eur bloaz bennak a zo, pe evel Bismarck gwechall a selle piz war gartenn ar bed, eul letern gantan en e zourn, ha ne vije ket kavet eun enezenn bennak da drevadenni.

E Bourdel, hor skrivagnour ne wel nemet Spagniz, koulz lavaret, ha Morianed aman hag ahont.

E traonienn ar Garonne, Italiz dre-holl, ganto beleien ha mistri-skol diouz o bro c'henidik; en eur geriadenn, e klev ar C'hallaoued diweza o tistaga eur ger bennak er yez estren, fouge enno. ( Dal! n'eo ket e Breiz hepken « *e vez klevet ar mammou o komz en eur yez estren d'o bugale* »).

Marseille, « *dor ar Sav-Heol* »! Digor frank eo an nor, sur a-walc'h, rak eno e vez kemmesket holl vroadou ar Sav-Heol; dre-holl e vez klevet o yezou, hag ivez ar provanseg hag ar galleg iskis-se a oar Marseilhiz displega.

Lyon n'eo nemet eur seurt trevadenn Bro-Sina, eur strollad labouradegou ma teu Sinaiz da gempenn o seiz e peoc'h keit ha ma vez tabut en o bro.

Ha « *Lutetia, Kêr an Heol* »? Lutetia an 20$^{vet}$ kantved a zo eun deskard a zeuio da veza ar Paris-se « *m'en doa bet bec'h an Ao. Kerlaban o kavout tud da gomz galleg gantan* ». E kêriou tro-war-dro, eur wech an amzer, e vez klevet ar yez-se koulskoude:



« *Keneil,* a lavar d'ar skrivagnour e vignon rusian Vladine, *pa vezan o vale e Passy gant va gwreg, ma ne falvez ket d'in beza intentet gand an dremenerien, gand ar galleg e reomp.* »

En hanternoz, gwall zismantret c'hoaz, Belgiz tec'het diouz o bro e-doug ar brezel a zo chomet.

E Roazon (hag e... Limoges), e tregern brezoneg flour: « *Baz-dotu, ia, kik-gagn...* »!

Deut en-dro d'e diig war c'hlann an Dordogne, e sonj ar beajour: « *Bro-C'hall, — ha ne vefe nemet eul liou dishenvel mastaret gantan o c'hartennou gand an douaroniourien?* »

N'eo ket me hel lavar, ha n'eo ket me her c'hred zoken. « *Mais non* » (« *Nann, avat* »), evel ma echu e-unan e zanevell. Me, avat, a lavar hag a gred e kar Bro-C'hall liva meur a vro gant he liviou-hi, evel eur c'hoz morgaz war-nes beza tapet o skuilha war e dro e gofad lioudu.

N'eo ket mat kaout plijadur e reuziou an nesa. Evelato, pa welan ar paour keiz Gallaoued-se oc'h ober o mistri en hor bro-ni, war zigarez he gwarezi, e karfen lavarout d'ezo: « *Mezeien, pareit ho kouliou da genta! Anez se e c'hellfe dont eun deiz ma ve Breiziz evid ober d'eur boblad bennak, italian pe all, eur brezegenn henvel ouz an hini a reas gwechall Brennos da gannadourien Roma* »:

« *Ar gaou graet ouzimp gand an Etrusked eo e fell d'ezo piaoua muioc'h a zouar eget na c'hellont gounit, hag e nac'hont ranna ganimp, ha ni deut a-ziabell, paour ha niverek. Hennez eo, Romaned, ar gaou graet ouzoc'h ivez gand ar poblou en-dro d'eoc'h: ha mar nac'hont rei perz d'eoc'h en o zra, e kerzit d'ezo, d'o lakaat en ho sujidigez. Hag, ouz hen ober, ne rit ne-*

*tra a gement a ve diroll pe ziwirion, pa heuilhit an gosa eus an holl lezennou, an hini a ro d'ar re grenva madou ar re wana.* »

N'eo ket tost da Vreiz beza evit youc'ha he « *Rule, Britannia* » pe he « *Breiz über alles* »; arabat heti d'ezi kemend-all ivez, rak, pa sav eur vrôad re uhel he fenn dreist ar re all, aesoc'h he dibenna n'eo ken.

Re abred e vefe kana zoken evit breman:

« *Hon hent dirazomp a zo flour,*
*Kompez an avel, hag ar gwag*
*O kana laouen ouz hor bag.* »

Nemet « *arabat koll an Nord* », diouz ma lavare Saig Jelvest, al loman fur-se.

(6 mezeven 1927)

Gweltaz TREMOR.

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

An tri c'hoadengravadur moulet en niverennman a zo bet savet gant R. Y. Kreston. Ar c'henta anezo a zo diwar barzoneg Bleimor *Men Gouen* (p. 65 eus *Ar en Deulin*).

■

N'eo ket alies ma kaver en hol lennegez gwechall traou a wir dalvoudegez. Talvoudek bras eo evelato barzoneg « *Meulidiguez Quequin Caer Cure Sant-Yan-ar-Biz* », embannet war *Le Petit Breton* (28 eost ha 4 gwengolo 1927). Savet e voe ar varzoneg-se, hervez, war-dro derou an 19$^{vet}$ kantved. Eun hevelebekadur n'eo ken diwar istor gallek « *Ver-Ver, ar peroquet charmant* », hag hen leun a vuhez, a ijin goapaus hag a vrezoneg sasun a-hend-all. Par eo da *Vikael Morin.*

Daou zarvoud a bouez en hanv-man: kendalc'h *Breiz Atao* e Rosporden ha kendalc'h ar *Bleun-Brug* e Montroulez.

Adaozet U. Y. B. dindan an ano a *Strollad Emrenerien Vreiz.* Tud e Rosporden d'an 10 hag 11 a wengolo: dremmou anavezet ha dremmou dianav. Kalz a dud yaouank deut d'eur c'hendalc'h breizat evid ar wech kenta en o buhez. Kalonegez hag unvaniez.

D'ar sadorn beure ha goude kreisteiz, labour. Renerien S. E. V. o c'houzout petra a fell d'ezo, ha gouest da gas o menoziou da benn.

Banvez d'ar sadorn da noz. Alamaneg, brezoneg, kembraeg, flandrezeg, galleg hag iwerzoneg a voe klevet.

D'ar sadorn goude ar banvez, bodadeg voutin. Paour kaez Rospordeniz gwall sabatuet.

Oferenn ebet d'ar sul evid ar gendalc'hidi. Eun nebeut Protestanted ha kalz Katoliked o heulia al lid protestant, graet e brezoneg.

D'ar sul, goude banvez kreisteiz, bodadeg. Tud o selaou gand evez bras traou o dije kavet spontus dek vloaz 'zo.

Galloud speredel *Breiz Atao* sanket doun e pep spered.

Klevet gand eun dileuriad estren: « Nebeut e sonjer, e kreizenn Europa, ez eus er C'hornog eur bobl, d'ezi eur sevenadurez, — saverez-tiez, skulterez, sonerez, — ken dibar hag ho hini. »



D'an 12, 13, 14, 15, kendalc'h ar *Bleun-Brug.* Bodadegou niverus; displegadennou ha breutadegou dudius. Muioc'h a gendalc'hidi bemdez. D'ar yaou 15, eur mor a dud.

C'hoariva ha kan d'an 13, 14, 15. D'an 13: fall. D'ar 14: gwelloc'h. D'ar 15: mat. Strollad kanerien Sant Yec'han Brevele o vont war wasaat : eun druez o c'hlevout a-wechou. Strollad kanerien Kerber: mat. *Nevez-Amzer* hag *Ar Blogorn* a voe c'hoariet mat tre gant paotred ha merc'hed Plougerne, renet gand an Ao. Perrot. C'hoariezed Douarnenez a dalveze gwelloc'h eget ar pez a voe rôet d'ezo da c'hoari.

Tud a galon a rôas o harp da werza levriou *Gwalarn.* Trugarez d'ezo, d'an Dim. Guieysse (evit Rosporden) ha d'an Ao. Keravel (evit Montroulez) dreist-holl.

Trugarez da renerien ar *Bleun-Brug* ha *Strollad Emrenerien Vreiz,* ha d'an holl evid an degemer kaer graet d'imp.

## II. — DRE AR BED

*Nevez-Amzer,* ar pez-c'hoari moulet aman, a zo labour eur skrivagner iwerzonat, T. C. Murray, unan eus diskibien Synge ha Yeats.

*Tonkadur Bugale Usnac'h* a zo an diweza eus an teir danevell strollet dindan an ano a « *Tri Glac'har an Danevella* ». An darvoudou displeget enni a dremen diwezatoc'h eget re an daou *Donkadur* kenta, hini bugale Tuireann hag hini bugale Lir. Diwar droidigeziou ez eo bet aozet an addisplegadur brezonek, ha n'eo ket diwar eur skrid iwerzonek.

Penaos mirout buhez ar spered en Elsass dindan renadur ar C'hallaoued, o deus harluet, koulz lavaret, yez ar vro diouz ar skoliou, hag a glask ober eno o reuz evel ma reont e Breiz? Ar skinarouezerez a c'hall ober kalz da unani Elsassiz gand o breudeur a ouenn hag a yez, keit ha n'o devo ket kavet ar C'hallaoued an tu da virout ouz gwagennou-tredan an arouezlec'hiou alaman da dreuzi ar Roen. Ar skinarouezerez, avat, n'eo ket a-walc'h. Eur c'hoariva a zo bet savet e Strassburg, ar « Pont-Gastspiel », ma vez c'hoariet en alamaneg peziou alaman ha re all. War roll ar c'hoariadennou e-pad ar goanvez diweza e welomp anoiou Lessing, Sudermann, Wedekind, Shakespeare, Bernard Shaw, Oscar Wilde, Ibsen, Strindberg. Boued speredel estreget an hini a vez erbedet gand an « *tournées Baret* » !

Kenta bloaz-ha-kantved maro Pestalozzi, lidet en e vro c'henidik ar 17vet a c'houevrer. Kant vloaz a-raok, pa voe kaset d'ar vered, eun nebeut tud hepken a gerze war-lerc'h an arched. « Bevet em eus, emezan, evel eur c'hlasker-bara, da zeski d'ar glaskerien-vara beva evel tud. » An den a zo bet tad ar gelennouriez breman, bep gwech m'en deus klasket ober eun dra bennak e-pad e vuhez, en deus c'houitet war e daol. Nemet war an hini a zo bet pal e vuhez: kelennadurez ar vugale. E-kreiz e boaniou e kavas ar wirionez vras-man: kefridi ar c'helenner eo studia hag heulia natur ar vugale kentoc'h eget klask dont a benn anezi; eun ti pe eul labouradeg e tle beza ar skol, n'eo ket eur c'hazarn nag eur prizon; n'eo ket deski ar vugale a ranker, hogen lakaat o spered da groui ha da labourat. Meur a gelenner e Breiz en dije c'hoaz ezomm, emichans, eus kenteliou kelenner bras Helvetia.

Eur c'hendalc'h kelennourien en em vodas e Praha etre ar $16^{vet}$ hag an $20^{vet}$ a ebrel. Ouspenn 400 den a oa deut eno a 19 bro. « Ar Peoc'h dre ar Skol » a oa pal ar c'hendalc'h. Ar prezegennou, graet e tchekeg, e poloneg, en alamaneg, e galleg pe e saozneg, a veze trôet raktal en esperanto. En deiz diweza, an darn vuia anezo a voe graet rag-eeun en esperanto da c'hounit amzer. Eun druez eo n'hon eus ket a lec'h aman da zisplega ez hir kement a voe lavaret diwarbenn an doareou da vaga e spered ar vugale, e-kichen karantez o mammvro, karantez ar broiou all; da stourm ouz al levriou fall, levriou istor dreist-oll, ma vez desket ar gasoni d'ar vugale. Evit Breiz da veza mouget he mouez er seurt kendalc'hou, ma ne vez degemeret nemet kannaded a-berz ar « stadou anavezet », e c'hall Breiziz evelato beza a du hag a galon gand ar re a striv da virout ar peoc'h dre ar bed.

■

Eun diskouezadeg a voe dalc'het en hanv-man e Berlin, anvet *Jugendausstellung* pe « Diskouezadeg ar Yaouankiz » : levriou, skeudennou, oberennou a bep doare da lakaat splann d'ar arvester mennadou-buhez an dud yaouank en Alamagn. N'eus bro ebet ma vez taolet muioc'h a evez ouz buhez speredel ar grennarded hag ar c'hrennardezed, hag er feur-se e ro an Alamaned eur gentel da holl Europa.

Eun niver bras a gevredigeziou a gemeras perz en diskouezadeg: Katoliked ha Protestanted, Broadelerien ha Boutinelerien, en holl 4.000.000 a baotred hag a verc'hed yaouank, diou bempvedenn eus yaouankiz ar vro. Ar c'hinkladur a-bez a oa a c'hiz breman : linennou eeun, gorreadou bras eunliou, h. a. Kement a c'heller gouzout diwar-benn buhez ar yaouankiz a oa diskouezet dre niverennou pe tresaduriou war daolennou bras. Da evesaat : nep lec'h ne gaved tres a gasoni ouz an estren. Ha bez' e weled zoken bannielou Bro-C'hall, Bro-Saoz ha Belgia livet bras war ar mogeriou.

# Levriou Nevez

PRINSEZIG AN DOUR, danevell evid ar vugale, savet ha skeudennaouet gant G. Th. Rotman, trôet gant Y. Drezen ha R. Hemon, embannet gant « Gwalarn » (Niv. 7 he levraoueg). — Dre ar post: 5 lur.

GERIADUR GALLEK-HA-BREZONEK A GORFADUREZ, embannet gant « Gwalarn » (Niv. 8 he levraoueg). — Dre ar post: 1 lur.

NEVEZ-AMZER, pez-c'hoari gant T. C. Murray, trôet diwar ar saozneg gant R. Hemon, embannet gant « Gwalarn » (Niv. 10 he levraoueg). — Dre ar post: 4 lur.

TRUBUILHOU AR SEIZ POTR YAOUANK, pez-c'hoari farsus e daou arvest gant L. ar Floc'h, moulerez an « Ouest-Eclair », Roazon. — Priz : 3 lur.

BUHEZ KAER EUN DOUGER-SAMMOU, MAZE TALBOT (1857-1925), e ti Th. Roussel, 28, avenue de la Marne, an Oriant, C. C. 46-28, Naoned. — Priz: 0 lur 50.

AN DEN EURUS GLAODA LAPORTE (1734-1792), gand an Ao. Saluden, trôet e brezoneg gand an Ao. Chapalain, kure e Sant Marzin Brest, moulerez 4 str. ar C'hastell, Brest. — Priz: 6 l.

Laouen bras omp da zegemer al levr-man, diwar tri abeg. Da genta, eul labour a-bouez ez eo, ha pep labour a-bouez graet e Breiz-Izel a dle beza embannet e brezoneg, pe da vihana, trôet e brezoneg dioustu evel heman. D'an eil, gwelout levriou ken teo moulet en hor yez a ziskouez n'eo ket maro c'hoaz, na tost da veza. D'an trede, hag aman dreist-holl eman an dalc'h, an aozer en deus kredet ober gant geriou tennet eus ar yez lennegel.

Al levr-se, na vefe bet lennet e galleg nemet gant merc'hed devot parrez Sant Loeiz Brest, a c'hello breman e brezoneg, beza skignet ha brudet e pep lec'h ma 'z eus Breiziz, da lavarout eo, dre ar bed holl.

R. H.

*Moulerez, 4, Straed ar C'hastell. — BREST.*

AR MEROUR: Y. LE DREZEN



Da c'houde e voe eur redadeg-kezeg war an dour. Pep loen en doa da gas war e lerc'h eul loazour ma oa pignet warni eur glesker krog er ranjenn. Diaes e oa chom evel-se war eur vleunienn. Beb ar mare e veze gwelet eur glesker oc'h ober toutig-penn en dour. Neuze n'en doa mui ar gwir da gendere'hel, evel just.

*Pajenn skouer tennet eus " Prinsezig an Dour "*

Levraoueg Gwalarn

EVID AR VUGALE

Nevez embannet :

# PRINSEZIG AN DOUR

Savet ha skeudennaouet
gant
G. TH. ROTMAN

trôet gant
Y. DREZEN ha R. HEMON

Priz (dre ar post) : 5 lur
Diskont a 20 %
adalek 10 levr prenet a gevret

*Talvoudus e vo al levr-man ivez d'ar re a zesk ar brezoneg*

## Levraoueg Gwalarn

Setu aman roll al levriou embannet betek-hen gant « Gwalarn ». Brudet a-walc'h int marteze evit na vo ket ezomm da gomz hiroc'h aman diwar o fenn.

Niv. 1. — AR ROC'H TOULL

romant, gant J. Kerrien. *diviet*

Niv. 2. — WAR VARC'H D'AR MOR

pez-c'hoari, gant J. M. Synge, trôet diwar ar saozneg gant Y. Drezen. *dre ar post* : 2 l. 25

Niv. 3. - TONKADUR BUGALE TUIREANN

danevell iwerzonat, addispleget gant R. Hemon. *dre ar post* : 4 l.

Niv. 4. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ

romant, gant R. Hemon. *dre ar post* : 6 l.

Niv. 7. — PRINSEZIG AN DOUR

danevell evid ar vugale, savet ha skeudennaouet gant G. Th. Rotman, trôet gant Y. Drezen ha R. Hemon. *dre ar post* : 5 l.

Niv. 8. — GERIADUR GALLEK-HA-BREZONEK A GORFADUREZ

*dre ar post* : 1 l.

Niv. 10. — NEVEZ-AMZER

pez-c'hoari gant T. C. Murray, trôet diwar ar saozneg gant R. Hemon. *dre ar post*: 4 l.

## Levraoueg Gwalarn

*War ar stern :*

Niv. 5. — PEVAR SKOURR AR MABINOGI

danevellou, trôet diwar ar c'hembraeg gand Abeozen.

Niv. 6. - PROMETHEUS EREET ; AR BERSED

peziou-c'hoari, trôet diwar Aesc'hulos gant Y. Drezen.

Niv. 9. — GERIADUR BREZONEK-HA-GALLEK

gant R. Hemon.

*(Bez' e c'heller diwar breman rakprena al labour-man. Priz: 15 l. evid ar rakprenerien, da veza paeet goude degouezet al levr ganto).*

---

